# G W A L A R N

# MARVAILHOU ANDERSEN

LAKAET
E BREZONEG
GANT

ROPARZ HEMON

106-107
GWENGOLO-HERE
1937

# MARVAILHOU

# ANDERSEN

LAKAET
E BREZONEG
GANT

ROPARZ HEMON

TAOLENN





# AN HOUADIG DIVALO

Kaer-holl oa ar maez. An hañv e oa. An ed a oa alaouret hag ar c'herc'h a oa glas c'hoaz. Ar berniou foenn a oa bet graet er pradou izel. Hag eno edo ar c'houibon o stampa gant he garou hir ha ruz, o fistilha en ejipteg, ar yez a oa bet desket d'ezi gant he mamm.

Tro-war-dro d'ar parkou ha d'ar pradou e oa koadou bras, lennou doun en o c'hreiz. Ya, brao-tre oa ar maeziou. El lec'h ma oa tomma an heol e oa eur maner koz, eun douvez doun ouz e gelc'hia, ha deliou bras ar c'hokardin a greske eus mogeriou an ti betek ribl an dour. Darn anezo a oa ken bras ma c'helle eur bugelig chom en e sav dindano. E-mesk an deliou e vezed gwaskedet koulz hag e doun eur c'hoad. Hag eno e oa eun houadez war wiri. Edo he houidiigou o vont da ziglora. Hogen skuiz oa ar vamm, rak pell 'zo e oa kluchet aze. Ouspenn se, nebeut a dud a oa deut d'he gwelout, rak gwell oa gant an houidi all neui war an douvez eget krapa en eur drabidella da bucha dindan deliou ar c'hokardin evit marvailhat ganti.

En diwez, setu eur vi o strakal, hag unan all, hag unan all c'hoaz. « Tsip, tsip », emezo. Ganet an houidiigou, astennet o fenn er-maez eus ar glorenn.

« Kwak, kwak », eme an houadez. Hag i neuze da c'hrakal holl keti-keta, ha da sellout a-dro-war-dro e-mesk an deliou glas. O mamm o leze da sellout

kement ha ma karent, rak mat eo ar glas d'an daoulagad.

« Na bras eo ar bed evelato », emezo holl gwitibunan. A dra sur e c'hellent bremañ fiñval gwelloc'h eget pa edont er glorenn.

« Ha kredi a ra d'eoc'h ez eo ar bed holl ar pez a welit ? » eme ar vamm. « Mont a ra ar bed pell-pell en tu-hont d'al liorz, betek park an aotrou person. Met biskoaz n'oun bet keit-se. Daoust hag emaoc'h holl amañ ? » emezi en eur sevel. « Nann, n'eo ket echu. An hini brasa eus va viou a zo divoulc'h. Pegeit e rankin gortoz c'hoaz ? » Hag e kluchas adarre war an neiz.

« Ata, penaos emañ ? » eme eun houadez koz a oa deut d'he gwelout.

« Ar vi-mañ a gemer keit amzer », a respontas ar vamm ; « ar glorenn ne strak ket. Hogen sellit ouz ar re all. Biskoaz n'em eus gwelet houidiigou kaeroc'h. Heñvel-mik ouz o zad, hag hennez ne zeu ket kalz war va zro, al lampon ma 'z eo ! »

« Lezit ac'hanoun d'ober eur sell ouz ar vi-se na strak ket », eme an houadez koz ; «vi eur yar-indez eo moarvat. Paket oun bet evel-se eur wech, ha n'oc'h ket evit kredi pebez trubuilh am eus bet gant ar re-se, rak aon o devez rak an dour. Kaer oa d'in grakal ha pigosat anezo, netra d'ober d'o lakaat da vont e-barz. Ya, vi eur yar-indez eo. Lezit anezañ e-lec'h m'emañ hag it da zeski d'ar re all neui ».

« Chom a rin eur pennadig c'hoaz, peogwir emaoun ganti. 'M eus aon e rankin chom betek gouel Maria hanter-eost ».

« Evel ma kerot », eme an houadez koz. Hag hi kuit.



Strakal a reas ar pikol vi en diwez. « Tsip, tsip », eme an hini yaouank en eur goueza er-maez. Na teo, na divalo e oa ! An houadez a sellas outañ :

« Na pebez ramz ! » emezi ; « n'eo tamm ebet heñvel ouz ar re all. Daoust hag eur poñsin yar-indez e vefe ? Ma, gouzout a rin emberr. D'an dour ez aio, na pa vije ret d'in e deurel e-barz va-unan ».

Kaer-dreist oa an amzer antronoz. Lugerni a rae an heol war holl zeliou glas ar c'hokardin. Setu an houadez hag he gorad o vont d'an douvez.

En em stlepel a ra en dour, en eur strinka takennou a bep tu. « Kwak, kwak », emezi. Hag an holl houidiigou, an eil goude egile, war he lerc'h. Lammat a ra an dour a-us d'o fenn, met dont a reont en-dro ha neui a reont brao-kenañ. N'eus ket ezomm diskouez d'ezo lakaat o faoiou da vont en-dro. An houadig teo ha divalo a neu evel ar re all.

« Nann, hemañ n'eo ket eur c'hilhog-indez », emezi ; « sellit pegen brao e ra gant e baoiou ha pegen sounn e talc'h e gorf ! Hemañ a zo mab d'in-me. Pa soñjer mat, n'eo ket ken divalo-se. Kwak, kwak. Deuit ganin holl ha kas a rin ac'hanoc'h davet an houidi all. Met arabat mont pell diouzin, ha diwallit diouz ar c'haz ».

Hag i e porz an houidi. Eno e oa trouz ha tabut, rak edo daou c'horad oc'h en em ganna da gaout penn eur silienn. En diwez ez eas ar penn gant ar c'haz.

« Evel-se emañ ar bed », eme ar vamm houadez. Lipat a reas he beg, rak karet he dije debri penn ar silienn hec'h-unan.

« Hejit ho paoiou », emezi, « grakit mat, ha saludit

an houadez koz a zo aze. Gwad spagnol a zo en he gwazied. Setu perak ez eo ken bras. Ha sellit, eun tamm pilhou ruz a zo en-dro d'he gar. Brao eo, n'eo ket 'ta ? Se eo ar brasa enor a c'heller ober d'eun houad. Diskouez a ra e tle chom amañ da viken, hag e tle beza kehelet gant an holl dud hag an holl anevaled. Grakit bremañ. Arabat trei ho paoiou e-barz. Eun houadig savet-mat a dro e baoiou er-maez evel e dad hag e vamm. E giz-se ! Bremañ saludit, ha lavarit : kwak ».

Ober a rejont evel ma voe lavaret d'ezo. Hogen an houidi all a sellas outo hag a lavaras a vouez uhel : « Sellit 'ta ouz ar re-se. Bremañ e rankimp kaout anezo, evel ma ne vefemp ket a-walc'h. O, sellit 'ta, na divalo eo hemañ ! N'omp ket evit gouzañv unan ken divalo ».

Hag eun houad a lammas betek ennañ hag a grogas en e c'houzoug.

« Lezit anezañ », eme ar vamm ; « ne ra droug da zen ».

« Ne ra droug ebet, a dra sur. Hogen re iskis eo ha re zivalo. Ret eo kastiza anezañ ».

« Brao eo ar vugale-se » eme houadez koz he zamm pilhou ruz ; « brao int holl nemet hennez. Hennez a zo graet fall. Eun druez eo n'oc'h ket evit e adober ».

« Nann, itron », eme ar vamm houadez, « n'eo ket brao, met eur paotr mat eo, ha neui a ra koulz ha n'eus forz pehini eus ar re all. Piou oar ha ne daio ket war wellaat en eur gosaat. Marteze e vihanaio zoken. Re bell eo chomet er vi. Dre se eo distumm eun tamm ».

Hag e pigose e c'houzoug d'ezañ hag e floure anezañ. « Ouspenn se, eur paotr eo », emezi, « evel-



se n'en deus ket kement a ezomm da veza koant. Sur oun e vezo kreñv hag e ouezo ober e hent er bed bras ».

« An houidiigou all a zo koant-koant », eme an houadez koz. « Bremañ it da c'hoari, ha ma kavit penn eur silienn, e c'hellit kas anezañ d'in ».

Neuze e voent en o aez. Hogen an houadig kaez a oa bet an hini diweza da zont er-maez eus ar glorenn, hag a oa ken divalo, a voe kroget ennañ, drailhet-dizrailhet, graet goap d'ezañ gant an houidi all hag ar yer. « Hemañ 'zo re vras », emezo holl. Hag ar c'hilhog-indez, a oa ganet gant kentrou war e zivesker, hag a grede d'ezañ dre se e oa eun impalaer, en em c'houezas evel lien eul lestr pa vez c'houezet gant an avel, hag a gerzas war-du ennañ, o floupa hag o floupa ken na zeuas ruz-tan e benn. An houadig kaez, sebezet hag abafet, ne ouie ken dre belec'h trei. Digalonekaet oa, peogwir oa ken divalo, ha goapaet gant an holl laboused.

Evel-se e tremenas an devez kenta. Gwasoc'h c'hoaz, avat, a c'hoarvezas goude se. Argaset e veze ar paourig kaez, graet an hu warnañ gant an holl. Zoken e vreudeur hag e c'hoarezed a wallgase anezañ hag a lavare dibaouez : « O, pegoulz 'ta e vi paket gant ar c'haz, pez divalo ? » E vamm endeeun a lavare : « Me 'garfe e vefes mil bell ac'han ». Piñset e veze gant an houidi, beket gant ar yer, ha kaset kuit a daoliou troad gant ar vatez a baske anezo.

Neuze, redek a rae ha nijal dreist d'ar c'hae, ha lakaat an evnedigou da nijal gant ar spont.

« Kement-se eo abalamour d'in da veza ken divalo », a soñje an houadig kaez, en eur serri e zaoulagad.

Eun deiz e kendalc'has da redek en tu all d'ar c'hae, betek ar c'heun vras, ma edo an houidi gouez o chom. Ken skuiz oa, ken divi, ma vanas eno an nozvez a-bez.

Diouz ar mintin, an houidi gouez a gemeras o nij da zont da welout o c'hamalad nevez.

« Peseurt loen out-te ? » a c'houlennjont, tra ma jilgamme an houadig a-gleiz hag a-zehou eus e wella d'o saludi. « Na divalo out. Aon a rez d'an dud », eme an houidi gouez ; « hogen ne reomp forz, keit ha na glaski ket dimezi gant unan eus hor gouenn ». Ne oa ket soñjou dimezi a oa gantañ, ar paour kaez ! Ne c'houlenne netra nemet aotre da c'hourveza e-mesk ar raoskl ha da eva eur bannig eus dour ar c'heun.

Daou zevez leun e chomas eno. Neuze e teuas diou waz c'houez, pe gentoc'h daou c'harz gouez. N'oa ket pell e oant bet ganet. Evel-se e oant dichek.

« He, kamalad », emezo, « ken divalo out ma plijez d'imp kenañ. Karout a rafes dont ganimp da foeta bro ? Amañ e-kichen ez eus eur c'heun all, enni gwazi gouez eus an dereata, dimezelled eus an hegarata, hag a oar « kwaka » ! Divalo a-walc'h out da veza deut-mat ganto ».

« Bang, bang ! » dres d'an ampoent e voe klevet diou strakadenn en aer, hag an daou c'harz gouez a gouezas maro er raoskl. An dour a yeas liou ar gwad. « Bang, bang ! » eme ar fuzuilhou, ha bagadou bras a wazi gouez a gemeras o nij, tra ma strake an tennou adarre en o mesk.

Eun abadenn-hemolc'h vras a oa, ha kuzet edo an hemolc'herien tro-war-dro d'ar c'heun. Darn zoken a oa azezet war skourrou ar gwez a-us d'an dour.



Evel koumoul e save ar moged glas dre greiz ar gwez teñval. En em stleja a rae dreist d'ar poull.

Edo ar chas o kantren dre ar c'heun, « ploch, ploch ». Plega a rae dindano ar c'horz hag ar raoskl a bep tu. Spouronet an houadig. Gwea-diwea a rae e c'houzoug o klask sanka e benn dindan e askell. Ha trumm eur mell ki, spontus, a zegouezas warnañ, e deod gantañ a-ispilh er-maez eus e c'henou hag e zaoulagad o skedi gant ar fallagriez. Digeri a reas e c'henou e-giz eur forn e-kichenik an houadig, o tiskouez e zent lemm, ha... « ploch »... e tremenas hep ober droug d'ezañ.

« Doue ra vo meulet », eme an houadig en eur huanadi ; « ken divalo oun ma ne fell ket d'eur c'hi kregi ennoun ».

Hag e chomas sioulik-sioulik tra ma strake an tennou e-kreiz ar bodou, o frega an oabl. Ne davas an trouz nemet diwezat-tre. Hogen ne grede ket fiñval c'hoaz. Meur a eurvez a c'hortozas kent teurel eur sell en-dro d'ezañ, ha neuze mont kuit eus ar c'heun ken buan ha ma c'hellas.

Da serr-noz e tizas eul lochennig paour. Ken paour oa, ken dirapar, ma ne ouie ket dre be du koueza en he foull. En arbenn da se e chome en he sav. Ken fero e c'houeze an avel tro-war-dro d'an houadig ma ranke pucha war e lost da herzel, hag e c'houeze atao kreñvoc'h-kreñva. Neuze e welas e oa divarc'het an nor, ha stouet en doare ma c'helle en em sila e-barz dre greiz-etre. Eno e oa eur wrac'h o chom gant he c'haz hag he yar. Ar c'haz, a rae « mabig » anezañ, a c'helle kroumma e gein, paterat, hag ober fulennou tredan pa veze flouret a-rekin. Ar yar a oa berr-berr he faoiou, hag e raed « Klochig-pao-

berr » anezi. Mat oa he viou, ha karet e veze gant ar wrac'h e-giz eur bugel.

Kerkent ha goulou-deiz e voe kavet an houadig. Hag ar c'haz da baterat hag ar yar da glocha.

« Petra an dra-mañ ? » eme ar wrac'h o sellout. Hogen fall oa he daoulagad ha kredi a reas e oa eun houad lart tec'het diouz e di. « Ha, ha », emezi, « gwell a se ! Bremañ em bo viou houadez, mar deo eun houadez eo da vihana. Gwelet e vo ».

Mirout a reas an houadig teir sizun. Vi ebet ne zeuas, avat. Ar c'haz a oa mestr en ti hag ar yar mestrez, hag e vezent atao o komz eus « ni hag ar bed », evel ma vijent bet-i an hanter eus ar bed holl, ha c'hoaz an hini gwella.

An houadig a gave d'ezañ n'oa ket marteze ken gwir ha ma kredent. Hen lavarout a reas.

« Gouest out d'ober viou ? » eme ar yar.

« Nann ».

« Neuze, gwelloc'h d'it tevel ».

Hag ar c'haz a lavaras : « Gouest out da groumma da gein, da baterat, da ober fulennou ? »

« Nann ».

« Neuze dalc'h da deod ez kenou pa vez tud skiantek o kaozeal ».

An houadig a chomas puchet en eur c'horn, ginet. Neuze e soñjas en aer vras, en heol, hag eun hiraez divent a grogas ennañ da neui war an dour. En diwez e rankas lavarout kement-se d'ar yar.

« Petra c'hoarvez ganit 'ta ? » emezi ; « amañ n'ec'h eus netra d'ober, hag an dra-se a zo fall evit ar spered. N'ec'h eus nemet klask dozvi pe baterat, ha n'ez pezo muì soñjou iskis evel-se ».

« Met ken c'houek eo neui war an dour », eme an



houadig ; « ken c'houek eo santout anezañ o redek a-us d'ar penn pa splujer betek ar goueled ».

« Sed aze eur c'hoari avat ! » eme ar yar ; « me 'gav d'in out aet diskiant. Kae da c'houlenn digant ar c'haz. N'anavezan nikun a vefe furoc'h egetañ. Goulenn outañ ha karout a ra neui war an dour ha spluja dindanañ. Ha ne lavaran netra diwar va fenn va-unan. Goulenn ouz hor mestrez, ar wrac'h koz. N'eus den er bed holl speredekoc'h egeti. Ha kredi a ra d'it he deus c'hoant neui war an dour ha spluja dindan ? »

« Ne gomprenez ket », eme an houadig.

« Ma ! ma ne gomprenan ket, piou a raio ? Moarvat ne gav ket d'it out skiantekoc'h eget ar c'haz hag ar wrac'h koz, hep menegi ac'hanoun ? Arabat d'it beza diot, va bugel. Bez anaoudek eus ar vad hon eus graet d'it. Daoust ha ne vevez ket er gambr-mañ, er goudor, gant tud gouest da zeski d'it kalz traou ? Met amoet out, a gredan, ha ne vourrer tamm ebet ganit-te. N'eo ket evit chifa ac'hanout e lavaran kement-se. Ne lavaran nemet ar wirionez krenn ha krak. Evel-se ez anavezer ar vignoned. Bremañ klask dozvi, pe baterat, pe ober fulennou ».

« Me 'gav d'in ez in da vale bro », eme an houadig.

« Evel ma karez », eme ar yar.

Ha kuit an houadig. Neui a rae war an dour ha spluja a rae dindan. Hogen sellet e veze outañ a-dreuz gant kement tra veo a gave war e hent, ken divalo oa.

An diskar-amzer a zeuas. Meleni ha dua a reas deliou ar c'hoadeier. An avel a groge enno, ha dañsal a raent a bep tu. Yen oa an oabl da welout, ennañ koumoul erc'h ha kazarc'h. Eur vran war eur c'hleuz

a goage gant ar riou. Skrija a raed netra nemet o soñjal. An houadig ne oa ket brao gantañ ar stal.

Eun abardaez, p'edo an heol o vont da guz, lugernus-holl evel ma vez er goañv, setu o tifoupa eus ar bodou eur bagad evned bras kaer. Biskoaz n'en doa an houadig gwelet netra kaeroc'h egeto. Gwenn-kann oant, d'ezo gouzougou hir ha gwevn. Elerc'h oant. Astenn a raent o eskell ledan ha splann gant eur garm iskis. Edont o nijal pell diouz ar broiou skournet etrezek broiou tommoc'h. Sevel a raent uhel-uhel en aer, hag an houadig divalo en em gave strafuilhet-holl. Trei ha trei a rae war an dour evel eur rod, o sounna e c'houzoug kement ha ma c'helle daveto. Neuze e reas eur garm ken skiltr ha ken iskis ma voe spontet e-unan. O, n'oa ket evit ankounac'haat an evned kaer, an evned eürus-se. Kerkent ha ma voent tremenet e splujas betek strad an dour. Pa zeuas en-dro d'ar gorre e oa evel er-maez anezañ e-unan. Ne ouie ket piou oa an evned-se, na da belec'h e nijent. Ha padal e oa hoalet ganto evel n'oa bet biskoaz gant netra a-raok. Arabat kredi e oa ar warizi : ne zeue ket zoken en e benn ar soñj kaout c'hoant da veza ken kaer hag i. Laouen e vije bet o veza degemeret-mat gant an houidi hepken, — paour kaez labousig divalo !

Ken yen oa ma ranke neui dibaouez da virout ouz an dour da skourna. Bemnoz e vihanae ar poull ma neue warnañ. Neuze e yenaas an amzer c'hoaz. Klerenna a rae an dour, hag e ranke an houad ficha atao gant aon da veza paket gant ar skourn. Ken skuiz e teuas en diwez ma ne voe mui evit fiñval. Ar skourn a serras tro-war-dro d'ezañ.

Abred diouz ar beure e teuas eur c'houer hag a



welas anezañ. A daoliou botez-koad e reas eun toull en dour. Neuze e kasas an houadig gantañ d'ar gêr d'e wreg. Eno e teuas buan en-dro d'ar vuhez. Ar vugale a felle d'ezo c'hoari gantañ, hogen an houadig a gredas e klaskent ober droug d'ezañ. Hag heñ, spontet, da redek betek ar bodez, hag al laez a oa e-barz a voe strinket dre ar gambr a bep tu. Ar vaouez a hopas en eur sevel he divrec'h. Ha setu an houadig er pod-amann, ha neuze er bleud hag er-maez adarre. Soñjit penaos e oa kont gantañ a-benn neuze ! Ar vaouez, krog er binsetez, a glaske, en eur youc'hal, skei gantañ. Edo ar vugale holl keij-meij o klask tapout anezañ en eur c'hoarzin. Dre eurvad e oa digor an nor. An houadig a nijas er-maez e-kreiz ar bodou hag an erc'h nevez. Eno e chomas skuiz-divi.

Re drist e vefe konta kement tra en doe da c'houzañv e-pad ar goañvez yen-se. Pa zeuas an heol da lugerni ha da domma adarre, edo an houadig er c'heun, puchet e-touez ar raoskl. Kana a rae an alc'houeder. Deut oa an nevez-hañv.

A-daol-trumm e savas e ziouaskell. Flapa a rejont, kalz kreñvoc'h eget a-raok, hag e zougen a rejont nerzus. Kent d'ezañ gouzout pelec'h edo ez en em gavas en eul liorz vras, enni avalenned e bleuñv, hag en aer frond al lireu, oc'h astenn o skourrou hir a-zioc'h riblou kamm-digamm eul lenn. Na c'houek eo freskter an nevez-amzer !

Rag-eeun d'ezañ e wele tri alarc'h kaer o tont davetañ a-greiz eur vodenn. Neui a raent skañv, o flu o sarac'ha war an dour. An houadig a anavezas an evned kaer. Melkoni a savas ennañ.

« Nijal a rin betek enno, an evned-roue. Drailhet

e vin ganto, me, ken divalo, ma kredan tostaat. Hogen ne vern. Gwell beza lazet gant ar re-se eget beza piñset gant houidi, pigoset gant yer, taolet er-maez gant mitizien, pe gouzañv kement er goañv.

Hag e nijas betek an dour hag e neuas betek an elerc'h meurdezus. Gwelet e voe ganto. Hag i da vont war-du ennañ, houpet o flu.

« Lazit ac'hanoun, o, lazit ac'hanoun ! » eme ar paour kaez en eur blega e benn etrezek an dour hag o c'hortoz ar maro.

Hogen, petra welas, skeudennet en dour sklaer ?

E skeudenn a oa dameuc'het en dour, met ne oa ken eul labous louet-du, amparfal ha divalo. Bez' e oa aet da alarc'h ! Peseurt forz a ra d'eoc'h beza ganet e poull an houidi, ma teuit eus eur vi-alarc'h ?

Bremañ oa laouen o soñjal en trubuilh hag en anken en doa bet da c'houzañv. Seul varrekoc'h a se e oa da dañva e blanedenn nevez hag ar gened a oa deut d'ezañ. An elerc'h bras a neue hag a neue en-dro d'ezañ, en eur floura anezañ gant o beg.

Bugaligou a zeuas el liorz, ganto greun ha tammou bara da stlepel en dour. Hag an hini bihana anezo da grial : « Bez' ez eus unan nevez ! » Hag ar re all da youc'hal gant al levenez : « Ya, unan nevez a zo deut ! » Stlaka a raent o daouarn en eur dripal, ha mont d'ar red da gaout o zad hag o mamm. Teurel o bara a rejont en dour, hag e lavarent : « An hini nevez eo an hini brava. Ken yaouank eo ha ken koant ! » Hag an elerc'h all a blege o fenn hag e anaveze da aotrou.

Abaf e chome, ha kuzat a rae e benn dindan e askell. Ne ouie ken petra soñjal. Eürus oa. Ne oa fouge ebet ennañ. Morse ne gresk ar fouge en eur



galon vat. Eñvori a rae penaos e oa bet argaset ha dismegañset. Ha bremañ e kleve an holl o lavarout e oa-heñ ar c'haera eus an evned kaer. Al lireu a stoue o skourrou betek an dour dirazañ. Tomm ha laouen oa an heol. Lakaat a rae e blu da sarac'ha ha sevel a rae e c'houzoug moan uhel en aer, seder e galon. « Biskoaz », emezañ, « n'em boa huñvreet e seurt eürusted pa oan an Houadig Divalo ».

# AN EOSTIG

E Bro-Sina, gouzout a rit ez eo an impalaer eur Sinaad, hag an holl dud en-dro d'ezañ Sinaiz. Meur a vloaz a zo tremenet abaoe ma c'hoarvezas an istor a gontin d'eoc'h bremañ, hogen eun abeg muioc'h n'eo ken da gonta anezañ, gant aon na vije ankounac'haet.

Palez an impalaer a oa kaera tra ar bed holl. Ar porselen brava a oa aet d'e ober, porselen koustusmeurbet, ken bresk ouspenn ma ranked teurel evez bras kent lakaat an dourn warnañ. Ar bleuniou iskisa a veze gwelet el liorzou. Ar re gaera oa d'ezo kleierigou arc'hant, bet staget outo da grena diehan, ma ranked sellout outo bep tro ma tremened e-kichen ar bleuniou. N'oa ket el liorz an distera tra na oa ket kempennet aketus, ha ken bras e oa ma ne ouie ket al liorzour e-unan pelec'h ez echue. War-bouez kerzout e tized koadeier meur, enno gwez uhel ha lennou doun. Ar gwez a yae betek ar mor, a oa doun ha glas, doun a-walc'h d'al listri bras da zont betek dres dindan skourrou ar gwez. Er gwez-se e oa eun eostig o chom. Ken brao e kane ma vane ar besketaerien baour, o doa koulskoude traou all d'ober, difiñv o selaou, d'an noz pa vezent o sacha war o rouedou. « Doue, na kaer eo ! » emezo. Hogen neuze e rankent kenderc'hel gant o labour ha ne soñjent mui en eostig betek an nozvez goude, ma lavarent eur wech c'hoaz ouz e selaou : « Na kaer eo, va Doue ! »



Bez' e teue beajourien da gêrbenn an impalaer eus kement bro a zo er bed. Sellout a raent gant estlamm ouz pep tra, dreist-holl ouz ar palez hag al liorzou. Hogen pa glevent an eostig, e lavarent int ivez : « Dre an Neñvou, hennez a oar kana ! »

Pa vezent distro d'ar gêr e tisplegent ar pez o doa gwelet. Ha gouizieien a skrivas kalz levriou diwar-benn ar gêr, ar palez hag al liorz. Hini ebet n'ankounac'hae an eostig. Lakaet e veze ganto dreist da gement tra all. Ar re a oa barzed en o zouez a save ar brava barzonegou, holl diwar-benn an eostig a gane er c'hoadou e-kichen ar mor doun ha glas. Mont a rae al levriou-se dre ar bed holl. Gant an amzer e teuas eun nebeut anezo betek an impalaer. Edo azezet war e gador aour o lenn hag o lenn, ha heja a rae e benn gant ar blijadur o welout taolennou ken kaer eus ar gêr, ar palez hag al liorz. « Hogen an eostig eo ar c'haera-holl », a lennas.

« Penaos ? » eme an impalaer, « an eostig ? Biskoaz n'em eus klevet ano eus hennez. Ha beza ez eus eur seurt labous em rouantelez, em liorz zoken, a zo gwelloc'h, ha n'em eus klevet netra diwar e benn, ma 'z eo ret d'in kaout kelou anezañ gant eul levr ! »

Hag heñ ha gervel e vevel-meur, a oa ken uhel e renk ma ne responte, pa grede unan bennak izeloc'h egetañ komz pe ober eur goulenn outañ, netra nemet « Peu », ha na dalv da lavarout mann.

« Lavaret e vez ez eus eul labous burzudus anvet eostig amañ », eme an impalaer. « Dreist eo, a lavarer, da gement tra a zo em rouantelez vras. Perak n'em eus ket klevet komz diwar e benn ? »

« Biskoaz n'em eus klevet ano anezañ », a respontas ar mevel-meur. « Biskoaz n'eo bet degemeret el lez ».

« Fenoz e ranko dont amañ da gana d'in », eme an impalaer. « Ar bed holl a oar ar pez a zo d'in-me, ha me ne ouzon netra ».

« Biskoaz n'em eus klevet ano anezañ », eme ar mevel-meur. « Hogen klask a rin, ha kavout a rin anezañ ».

Hogen pelec'h ? Ar mevel-meur a redas dre holl saliou ha kambrou ha trepasou ar palez. Hini ebet eus ar re a gejas outo n'en doa klevet netra kenne-beut eus an eostig. Ma redas ar mevel-meur en-dro davet an impalaer, da lavarout d'ezañ e oa eur gaou, bet livet gant ar re o doa graet al levriou. « Arabat d'eoc'h, aotrou, kredi pep tra a zo skrivet. Ijinet e vez alies ar pez a skriver el levriou. A-wechou zoken n'eus enno nemet sorserez ».

« Met al levr emaoun o lenn a zo bet kaset d'in gant impalaer galloudek Bro-Japan. Evel-se n'hell ket beza diwir ar pez a lavar. Me a fell d'in klevout an eostig-se. Me a fell d'in klevout anezañ fenoz. E gemer a ran dindan va gwarez, ha ma ne zeu ket amañ, lakaat a rin flastra holl dud al lez dindan an treid goude koan ».

« Tsing-pe », eme ar mevel-meur. Hag heñ da redek adarre, dre ar saliou, ar c'hambrou, an tre-pasou, an hanter eus tud al lez o redek gantañ ; rak beza flastret dindan an treid ne blije ket nemeur d'ezo. Goulennou e-leiz a voe graet diwar-benn an eostig, a oa anavezet gant ar bed a-bez, nemet e lez an impalaer ne oa ket. En diwez e voe kavet eur plac'hig vihan er gegin :

« O, an eostig », emezi, « anavezet-mat eo ganin. O ya, hennez a oar kana. Bep abardaez e lezer ac'hanoun da vont da gas restajou kig d'am mamm



a zo klañv. Chom a ra e-kichen ar mor. O tont en-dro, pa vezan skuiz, azeza a ran er c'hoad, hag eno e klevan an eostig. E ganaouenn a laka an dour da zont em daoulagad, evel ma vefe mamm o pokat d'in ».

« Plac'hig vihan », eme ar mevel-meur, « rei a rin d'it eur garg da badout er gegin, hag an aotre da welout an impalaer pa vez o preja, mar fell d'it kas ac'hanomp betek an eostig. Urz en deus d'en em ziskouez el lez fenoz ».

Mont a rejont holl d'ar c'hoad ma veze an eostig o kana peurliesa. An hanter eus tud al lez oa eno. E-pad m'edont war an hent, tiz ganto, setu eur vuoc'h o vlejal.

« O », eme unan yaouank, « setu-heñ. Na kreñv e kan an eostig-se ! E glevet em eus a-raok, a gredan ».

« Nann, n'eo nemet eur vuoc'h o vlejal », eme ar plac'hig ; « pell hon eus c'hoaz da vont ».

Ha neuze, setu raned o c'hrakal er palud.

« Na kaer eo », eme eur beleg, « lavaret e vefe kleier an templ o tintal ».

« Nann, n'eo nemet raned o c'hrakal », eme ar plac'hig ; « met bremaik e vo klevet ».

Ha setu ma voe klevet an eostig.

« Aze emañ », eme ar plac'hig : « klevit, klevit ; aze emañ ». Hag e tiskoueze gant he biz eul labousig louet e-mesk ar brankou.

« Ha gwir eo ? » eme ar mevel-meur. « Biskoaz n'em bije kredet e oa evel-se. Doare dister a zo d'ezañ. Moarvat en deus kollet e liou o welout kement a dud kaer ».

« Eostig bihan », eme ar plac'hig a vouez uhel,

« hon impalaer madelezus a fell d'ezañ klevout ac'hanout o kana ».

« Gant ar vrasa plijadur », a respontas an eostig en eur richana c'houek.

« Lavaret e vefe kleier strink », eme ar mevel-meur. « Sellit ouz e gorzailhenn vihan, na gwevn eo. Souezus eo n'hor boa klevet netra diwar e benn a-raok. Sur oun e vo deut-mat el lez ».

« Ha kana a rin d'an impalaer adarre ? » eme an eostig, a grede d'ezañ edo an impalaer eno.

« Va eostig karet », eme ar mevel-meur, « an enor am eus d'az pedi da zont d'ar gouel e vo graet el lez fenoz, d'it da hoala e Veurdez an impalaer gant da ganaouennou bourrus ».

« Bravoc'h e vez va c'hanaouennou e-mesk ar gwez », eme an eostig. Hogen mont a reas a youl vat gant an dud pa glevas e oa c'hoant an impalaer.

Goulaouet-holl oa ar palez a-benn ar gouel. Lufra a rae ar mogeriou porselen gant sked kleuzeuriou aour a-viliadou. Ar bleuniou kaera, o tasseni holl, a oa renket en trepasou. Mont ha dont a rae an dud buan, hag an avel-sil a rae d'ar bleuniou-se skiltra, ma oa leun an diskouarn gant an trouz. E-kreiz ar sal-degemer vras, ma edo azezet an impalaer, e oa bet lakaet eur c'hlud aour evit an eostig. Bodet oa holl dud al lez, hag aotre oa bet roet d'ar plac'hig da chom en he sav a-dreñv d'an nor. Da geginerez oa bet anvet. Gwisket oa an holl war o c'haera. Troet oa o sellou etrezek al labousig louet. An impalaer a heje e benn war-du ennañ. Eur bam oa klevout an eostig, ma teuas an dour e daoulagad an impalaer. Diruilha a reas zoken war e zioujod. Ha neuze e kanas an eostig biskoaz kaeroc'h, ma voe teneraet



gantañ an holl galonou. Ken plijet e voe an impalaer ma lavaras e vije roet d'an eostig e gofignon aour da zougen a-ispilh ouz e c'houzoug. Hogen an eostig a nac'has an enor-se, goude trugarekaat, o lavarout en doa bet e c'hopr endeo.

« Gwelet em eus daerou e daoulagad an impalaer. Setu aze ar gopr kaera. Eur galloud burzudus a zo gant daerou an impalaer. Ya, gopraet a-walc'h oun bet ».

« Biskoaz n'em eus klevet kana e-giz-se », eme an itronezed. Hag e lakajont dour en o genou da glask ober an hevelep trouz, pa gomze unan bennak outo, o kredi evel-se beza par d'an eostig. Zoken ar vevelien hag ar mitizien a lavaras o doa kavet brao. Ha se n'eo ket eur veuleudi vihan, peogwir ez eo i ar re figusa eus an dud. Ya, deut brao oa e daol gant an eostig. E oa o vont da chom el lez bremañ, da gaout eur gaoued evitañ e-unan, ha frankiz da vont er-maez diou wech e-pad an deiz hag eur wech e-pad an noz. Pa 'z ae er-maez, e oa daouzek lakez ouz e heul, pep a seizenn en o dourn staget ouz pao al labous. N'oa ket gwall blijadurus mont da vale e-giz-se.

Holl dud kêr a gomze eus al labous marzus. Roet e veze e ano da vugale ar varc'hadourien. Hogen ne c'helled ket rei d'ezo e vouez.

Eun deiz e teuas da balez an impalaer eur pakad. En diavaez oa skrivet ar geriou : EOSTIG.

« Setu amañ eul levr nevez diwar-benn hon eostig brudet », eme an impalaer. Hogen eul levr ne oa ket. Bez' e oa eun ardivink bihan e-barz eur voest, eun eostig graet diwar zourn den, heñvel-mik ouz an hini

beo, nemet enskantet-holl a vein-diamant, a ruzvein hag a vein-safir.

Pa veze stignet gwinterell al labous, gouest oa da gana darn eus kanaouennou al labous gwirion. Ha heja a rae e lost, lugernus-holl gant aour hag arc'hant. En-dro d'e c'houzoug oa staget eur seizenn, warni ar geriou-mañ : « Dister-tre eo eostig Impalaer Bro-Japan e-skoaz hini Impalaer Bro-Sina ».

An holl a lavaras : « Na kaer eo ! » Hag an den a oa bet o tegas al labous faos a voe roet d'ezañ ar garg veur a Bennzouger Eostig an Impalaer.

« Bremañ, d'ezo da gana war eun dro. Na kaer e vo o daouad ! »

Lakaet e voe an daou labous da gana war eun dro. Hogen fallik a-walc'h e teuas an taol, rak kana a rae an eostig gwirion hervez e c'hiz, ha ne oa an eostig faos evit kana nemet valsou.

« An eostig faos a gan dereat-tre », eme ar mestr-sonerez ; « kana a ra dres hervez ar vent, ha n'eus rebech ebet d'ober outañ ».

Lakaet e voe neuze an eostig faos da gana e-unan. Kement a stad a voe graet d'ezañ ha d'an hini gwirion, ha bravoc'h kalz oa da welout, hag heñ o lugerni evel troiou-brec'h ha spilhou-bruched.

Teir gwech ha tregont e kanas an hevelep ton, ha koulskoude ne oa ket skuiz. Selaouet a-walc'h o dije an dud eur wech c'hoaz, hogen an impalaer a lavaras e oa tro an eostig gwirion da gana... Pelec'h edo, avat ? Nikun n'en doa taolet pled e oa nijet kuit dre ar prenestr digor hag aet en-dro d'ar c'hoadou glas.

« Perak en deus graet an dra-se ? » a c'houlennas an impalaer.

Hag holl dud al lez da ober goap d'an eostig ha



da lavarout e oa eul labous dianaoudek ha digalon.

« Al labous gwella a chom ganimp », emezo. Ha neuze e lakajont al labous faos da gana adarre, hag e oa ar pedervet gwech ha tregont ma klevent an hevelep ton, hogen n'oant ket bet evit deski anezañ c'hoaz, rak eun ton diaes-meurbet oa.

Ar mestr-sonerez a roas ar vrasa meuleudi d'al labous, o lavarout e oa kalz dreist d'an eostig gwirion, n'eo ket hepken abalamour d'ar mein-diamant en diavaez, hogen abalamour d'an diabarz ivez.

« Rak kompren a rit, itronezed hag aotrounez, ha c'houi, Aotrou 'n Impalaer, araozo holl, morse n'oc'h evit gouzout petra emañ an eostig gwirion o vont da gana, met en hini faos ez eo bet kempennet pep tra en a-raok. Evel-se emañ, hag evel-se e rank chom. N'hell ket beza disheñvel. Diskleria a c'hellit an traou, digeri anezañ ha diskouez ijin mab-den oc'h aoza ar valsou, ha gwelout penaos e teu pep notenn an eil war-lerc'h eben ».

« Evel-se dres e soñjan ivez », emezo holl, hag ar mestr-sonerez a voe aotreet d'ezañ diskouez al labous d'an dud vunut ar Sul goude, ha lakaat anezañ da gana. En doare-se e voe graet, hag e voent ken leun a estlamm ha ma o dije en em vezvet gant te, hervez giz Sinaiz.

Holl e lavarjont « O », en eur sevel o daou viz-yod en aer hag en eur heja o fenn. Ar besketaerien baour o doa klevet an eostig gwirion a lavaras evelato : « Kaer-meurbet eo, heñvel-tre ouz an hini gwirion, ha koulskoude ez eus eun dra bennak hag a vank, ne ouzomp ket petra ».

An eostig gwirion a voe harluet diouz ar rouantelez.

Edo al labous faos war eun dorchenn seiz, e-tal gwele an impalaer. An holl brofou, aour ha mein prizius, bet graet d'ezañ, a oa skignet tro-war-dro. E garg a oa Pennganour Impalaerel ar Gambr-Wele, hag e oa an hini kenta e renk, diouz an tu kleiz. Hervez an impalaer, e oa an tu enorusa, pa oa an tosta d'ar galon. Ha zoken kalon eun impalaer a zo en tu kleiz. Ar mestr-sonerez a savas pemp levr war-nugent diwar-benn al labous faos. Hir-kenañ e oant, skrivet gant an aroueziou-skritur sinaek an diaesa. An holl a lavare o doa lennet ha komprenet anezo, rak anez e vije kredet e oant diot, ha moustret e vijent bet dindan an treid.

E-pad bloaz ez eas an traou e-giz-se. An impalaer, tud al lez hag an holl vroiz a-anaveze betek distera notenn ar ganaouenn a oa e kalon al labous faos. Hogen ne oant nemet plijetoc'h a se, pa c'hellent kana a-gevret gant an eostig. Zoken ar ganfarded vihan war ar straedou a gane « zizizi » ha « klaklaklak », hag an impalaer a rae ivez.

Eun abardaez avat, edo al labous en e wella o kana, hag an impalaer war e wele o selaou, pa dorras eun dra bennak e-barz al labous gant eun trouzig : « wiiiiiz ». Neuze e tarzas eur winterell. An holl rodou a reas « rrrrrr » hag ar sonerez a davas. Hag an impalaer da lammat eus e wele ha da c'hervel e zoktored. Hogen petra c'hellent ober ? Kerc'het e voe an horolajer. Kaozeal a reas kalz, hag e sellas ouz al labous a bep tu. En diwez e teuas a-benn da lakaat ar rodou da vont en-dro, fallik a-walc'h. Hogen ret e vije, emezañ, espern anezañ ar muia ar gwella, ken uzet e oa ; ha ma rankjed nevezi ar rodou, ne vije ket marteze an hevelep ton. Setu aze



eun taol spontus. A-boan ma voe kredet diwar neuze lezel al labous da gana eur wech ar bloaz. Met ar mestr-sonerez a reas eur brezegennig leun a c'heriou diaes, da ziskouez e oa koulz ha biskoaz. Ha peogwir en doa lavaret, evel-se e oa.

Pemp bloavez a dremenas, ha neuze e teuas glac'har er vro. Rak karet-kenañ oa an impalaer, ha setu ma oa klañv, tost da vervel, a lavared. Eun impalaer nevez oa bet dibabet, hag edo an dud er straedou o c'houlenn ouz ar mevel-meur penaos ez ae ar bed gant an impalaer koz.

« Peu », a responte, en eur heja e benn.

Edo an impalaer astennet, yen ha disliv, war e wele hollgaer. Tud al lez a grede d'ezo e oa maro, hag ez aent holl da stoui dirak an impalaer nevez. Ar vevelien a yae kuit da gomz etrezo hag ar mitizien en em vode da eva kafe holl a-gevret. En holl saliou hag en holl drepasou e oa bet ledet pallennou da vouga trouz an dud a gerze, ha sioulik, sioulik oa an ti. Hogen an impalaer ne oa ket c'hoaz maro. Gourvezet edo, reut ha morlivet, war e wele hollgaer e stignou voulouz hag e vouchadou aour pounner. A-zioutañ e oa eur prenestr digor, uhel-uhel, hag e koueze bannou war an impalaer evel eur froud. Edo al labous faos en e gichen.

A-boan ma oa an impalaer kaez evit tenna e alan. Seblantout a rae d'ezañ e oa eur pouez war e vruched. Digeri a reas e zaoulagad, ha setu m'edo an Ankou azezet warnañ, e gurunenn aour war e benn. Bez' e oa gantañ en eun dourn kleze aour an impalaer, en egile e vanniel. Tro-war-dro, damguzet e plegou ar stignou voulouz, e oa dremmou iskis o sellout outañ, darn euzus, darn c'houek ha plijus. Ar

re-se oa holl oberou an impalaer, mat ha fall, o sellout outañ tra m'edo an Ankou o waska e vruched.

« Ha soñj ac'h eus eus an dra-mañ ? » eme unan. « Ha soñj ac'h eus eus an dra-se ? » eme unan all. Ha konta a raent d'ezañ kement a draou ma tiruilhe ar c'houez war e zremm.

« Biskoaz n'oun bet evel-se », eme an impalaer. « Sonerez, sonerez, skoit war an taboulinou bras ! » a c'harme, « d'in da veza bouzar ouz ar pez a lavaront ». Hogen kenderc'hel a raent daoust da se, hag evit an Ankou, heja a rae e benn, dres e-giz eur Sinaad, da gement tra a lavared.

« Sonerez, sonerez ! » a yude an impalaer. « O te, labousig koant, kan, kan. A bep seurt mein prizius am eus roet d'it. Skourret em eus zoken va c'hofignon aour ez kerc'henn. Kan, me a c'hourc'hemenn d'it, kan ! »

Met al labous a chome mut. Ne oa nikun da stegna ar winterell, hag evel just n'helle ket kana. An Ankou a oa atao e boullou-lagad goullo troet war-du an impalaer. Ha didrouz oa pep tra, didrouz-spontus.

A-greiz-holl, e-tal ar prenestr, e tarzas eur ganaouenn dudius. Bez' e oa an eostig beo, kludet war eur skourr en diavaez. Klevet en doa komz eus kleñved an impalaer, ha deut oa d'e frealzi ha da zegas d'ezañ ar goanag. Dre ma kane, e teue disliv an dremmou a-dro-war-dro, hag e rede ar gwad kreñvoc'h e gwazied an impalaer ha dre e izili sempl. An Ankou end-eeun a selaoue hag a lavare : « Kendalc'h, eostig bihan, kendalc'h ».

« Ya, ma roez d'in ar c'hleze aour kaer ; ya, ma roez d'in banniel ar rouantelez ; ya, ma roez d'in kurunenn an impalaer ».



Ha roet e voe d'ezañ gant an Ankou an holl deñzoriou-se evit eur ganaouenn, hag e kane hag e kane. Kana a rae ar vered sioul, pa vez ar bodou-roz o vleunia, bleuniou ar skao o lakaat frond en aer, hag ar geot fresk atao glebiet gant daerou an hini en deus kollet unan a gare. Hag o klevout ar ganaouenn-se e teuas keuz d'an Ankou eus e liorz-heñ, hag evel eun aezenn yen ha louet, e nijas er-maez dre ar prenestr.

« Trugarez, trugarez », eme an impalaer. « O, labousig an neñv, da anavezout a ran. Da harluet em eus diouz va rouantelez, ha koulskoude, lakaet ec'h eus ar gweledigeziou euzus da vont kuit gant da ganaouenn. Argaset ec'h eus an Ankou zoken diwar va c'halon. Penaos paea ac'hanout ? »

« Paeet oun bet », eme an eostig. « Lakaet em eus daerou ez taoulagad ar wech kenta ma kanis d'it, ha biken n'ankounac'hain an dra-se. Ar re-se eo ar braoigou a laka levenez e kalon eur c'haner. Hogen, kousk bremañ, ha dihun sart ha kreñv. Kana a rin d'it adarre ».

Hag adarre e kanas, hag e kouezas eur c'housk c'houek ha yac'haus war an impalaer. Edo an heol o para ouz e brenestr pa zihunas, drant ha pareet. Hini ebet eus e vevelien ne oa deut c'hoaz d'e gaout, o kredi e oa maro. An eostig, avat, a oa atao aze o kana.

« Chom ganin da viken », eme an impalaer. « Kana a ri pa gari, ha terri a rin al labous faos e mil tamm ».

« Arabat ! » eme an eostig ; « graet en deus kement a vad ha ma c'helle. Dalc'h anezañ evel ec'h eus graet betek-hen. N'oun ket evit ober va neiz ha chom er palez-mañ. Lez ac'hanoun da zont pa garin. Amañ e teuin da gluda war eur brank, diouz an noz,

da gana d'it. Kana a rin d'az laouenaat hag ivez d'az lakaat da brederia. Kana a rin d'it diwar-benn ar re a zo eürus, hag ivez diwar-benn ar re a c'houzañv ; diwar-benn ar mad hag an droug a vez kuzet ouzit. Al labousig a nij pell, pell, betek ar pesketaer paour, betek ti ar c'houeriad, betek tud e-leiz a zo pell diouzit ha diouz da lez. Da galon a garan muioc'h eget da gurunenn, ha koulskoude, sakr eo ar gurunenn ivez. Dont a rin da gana d'it, met ret d'it prometi eun dra... »

« N'eus forz petra ! » eme an impalaer, gwisket en e saeou roueel a oa bet o wiska e-keit-se, hag o terc'hel ar c'hleze aour pounner war e galon.

« Eun dra hepken a c'houlennan : arabat d'it lavarout da zen ez eus ganit eul labousig hag a lavar d'it pep tra. Gwelloc'h eo ».

An eostig a nijas kuit. Ha setu ar vevelien o tont evit ober war-dro korf maro an impalaer. Hogen an impalaer a oa aze dirazo, o lavarout : « Beure mat ».



# DILHAD NEVEZ AN IMPALAER

Gwechall-goz e oa eun impalaer hag a oa ken sot gant an dilhad nevez ma tispigne e holl arc'hant da brena anezo. Ne rae forz eus e soudarded nag eus ar c'hoariva. Ha ne gare mont da vale er c'hoadou nemet da ziskouez e zilhad. Eur gwiskamant en doa evit pep eur eus an devez, hag e-lec'h lavarout evel ma lavarer diwar-benn ar roueed hag an impalaered all, « Emañ e Sal ar C'huzul », e lavared atao diwar e benn : « Emañ en e Gambr Emwiska ».

Plijus-tre e oa beva er gêr vras ma edo o chom. Estrenien e-leiz a zeue da welout anezañ. En o zouez e oa daou laer. Gwiaderien oant, diouz o c'hlevout, ha gouest oant, emezo, da wea an danveziou kaera a oa bet gwelet biskoaz. N'eo ket hepken abalamour ma oa dreist al liviou hag an tresou, hogen danvez an dilhad a oa d'ezañ eur perz iskis : dont a rae diwelus d'an hini na zeree ket ouz ar garg a zalc'he, pe c'hoaz d'an hini a oa sot n'eus ket sotoc'h.

« Na bravat dilhad e tle ar re-se beza ! » a soñjas an impalaer ; « pa zougin anezo e vin gouest da gavout peseurt tud em rouantelez ne zereont ket ouz o c'harg. Bez' e c'hellin ivez diforc'h etre ar re fur hag ar re sot. Ya, ret d'in gourc'hemenn ma vo gweet d'in eun tamm eus an danvez-se ».

Hag heñ ha paea kalz arc'hant d'an daou c'houiblaer en a-raok, d'ezo da staga ganti dioustu.

Ar re-mañ a lakaas sevel daou stern-gwiader hag a reas an neuz da wea. Hogen ne oa netra war o

bulzunou. Da genta, goulennet o doa eur bern neud seiz hag aour eus ar c'haera, hag o doa lakaet e seier, tra ma labourent war ar sterniou goullo betek diwezat en noz.

« Karout a rafen gouzout penaos e ra an daou-se », a soñje an impalaer. Eun tammig nec'het oa koulskoude, peogwir ne vije ket eun den sot nag eun den na zeree ket ouz e garg evit gwelout an danvez. N'en doa ket aon da gaout evitañ e-unan, a dra sur. Ha padal, gwell oa kas eun all da welout. N'oa ket eun den e kêr ha n'anaveze ket perz burzudus an danvez, ha mall oa da bep unan dizolei sotoni e amezeg.

« Kas a rin va ministr koz ha feal d'ar wiaderien », a soñjas an impalaer ; « ne vo nikun barrekoc'h egetañ da welout peseurt neuz a zo gant an danvez, rak speredek eo, ha nikun ne oar seveni e garg gwelloc'h ».

Setu ar ministr koz eta er gambr ma edo an daou filouter o labourat.

« Truez Doue ouz va ene ! » a soñjas-heñ, o tigeri bras e zaoulagad. « N'oun ket evit gwelout mann ». Hogen diwall a reas da gomz.

Ar filouterien a bedas anezañ da dostaat, hag a c'houlennas outañ ha ne oa ket brao an tres ha kaer al liviou. Diskouez a raent d'ezañ eur stern goullo, hag ar ministr koz a selle hag a selle, hogen ne wele netra, pa ne oa netra da welout.

« Va Doue », a soñjas, « daoust hag e vefen diot ? Ne ouien ket. Arabat da zen gouzout. Daoust ha n'oun ket gouest da seveni va c'harg ? Ne vije ket brao d'in lavarout ne welan ket an danvez ».

« Ma, aotrou, ne lavarit netra ? » eme an hini a oa oc'h ober van da wea.



« O kaer eo, dispar », eme ar ministr koz en eur sellout gant e lunedou ; « na pebez tresadennou, na pebez liviou ! Sur e lavarin d'an impalaer e kavan anezo dreist ».

« Plijadur a ra d'imp klevout an dra-se », eme ar c'houiblaeron. Ha neuze e lavarjont anoiou al liviou hag e tisklerjont penaos e veze graet an tresadennou. Ar ministr koz a selaoue gant evez, da c'hallout kas kelou d'e vestr.

War se ar filouterien a c'houlennas muioc'h c'hoaz a arc'hant, ha muioc'h c'hoaz a aour da genderc'hel. Kement-se a lakajont en o godell. Neudenn ebet ne voe lakaet war ar stern. Evel a-raok e labourjont war ar stern goullo.

Damc'houde e voe kaset gant an impalaer eur c'hargad all da c'houlenn peur e vije echu o labour ganto. C'hoarvezout a reas heñvel. Sellout ha sellout a reas. Hogen, o veza ma ne oa nemet eur stern goullo, ne c'helle gwelout netra.

« Ha n'eo ket kaer an tamm danvez-mañ ? » eme an daou filouter, o tiskouez hag o tisplega doare an dresadenn hag al liviou brao diwelus.

« N'oun ket diot », a soñjas an den ; « evel-se ne dlean ket dereout ouz va c'harg. Souezus eo. Arabat diskulia netra evelato ». Hag heñ da veuli an danvez na wele ket, ha da lavarout d'ezo pegen kaer e kave al liviou hag an tresadennou. « Dispar eo », emezañ d'an impalaer. E kêr ne oa mui kaoz nemet eus an danvez iskis.

Neuze e savas c'hoant d'an impalaer mont da welout e-unan, pa edo c'hoaz an danvez war ar stern. Hag heñ ha mont, gantañ tud eus al lez dibabet a-ratoz, en o mesk an daou gargad gredus o doa gwelet

an danvez na oa ket anezañ. Pa zegouezjont, edo al laeron o labourat par m'hellent war an daou stern goullo.

« N'eus netra kaeroc'h », eme an daou gargad onest. « Sellit, aotrou, pebez tresadenn vrao ! pebez liviou ! » Hag e tiskouezent ar stern goullo, rak d'o meno e tlee ar re all gwelout an danvez.

« Penaos ? » a soñjas an impalaer, « ne welan mann ! Ma n'eo ket spontus ! Daoust ha diot e vefen ? Netra gwasoc'h n'helle c'hoarvezout ganin ».

« Kaer-meurbet eo », emezañ. « Dellezek eo da gaout ar vrasa meuleudi ». Hag e heje e benn gant al levenez en eur sellout ouz ar stern goullo.

Ar re a oa gantañ a selle hag a selle ivez, hogen ne welent ket muioc'h eget ar re all. Koulskoude, youc'ha a rejont holl evel o mestr : « Na kaer eo ! » E alia a rejont da lakaat ober eur gwiskamant gant an danvez burzudus da geñver eun dibunadeg a vije graet dizale. « Kaer, brao, dreist, dispar ! » setu aze ar geriou hag a nije a c'henou da c'henou. Plijet oant holl gwitibunan. An impalaer a roas d'an daou filouter pep a seizenn-enor da zougen en toull-nozelenn, hag an ano a « dudjentil-wiader ».

Al laeron a chomas da labourat a-hed an noz kent devez an dibunadeg. C'houezek kantol a voe devet ganto, d'an dud da welout pebez c'hoant o doa da echui dilhad an impalaer. An neuz a rejont da denna an danvez diwar ar stern. E drouc'ha a rejont en aer gant eur pikol gweltre, ha gwriat gant nadoziou hep neud ebet outo. En diwez e lavarjont : « Prest eo ».

An impalaer, gantañ ar re uhela eus tud e lez, a yeas betek o zi. An daou filouter a savas o brec'h, evel da ziskouez eun dra bennak, hag a lavaras :



« Sellit : amañ 'mañ ar bragou, amañ ar chupenn, amañ ar vantell ; hag evel-se penn-da-benn. « Ken skañv eo hag eur gwiad-kevnid. Kredi a rafe eun den n'en deus netra war e gein. Daoust ha n'eo ket kaer ? »

« Eo », eme holl dud al lez. Hogen n'hellent gwe-lout netra, pa n'oa netra da welout.

« Ha plijout a rafe d'eoc'h, aotrou, diwiska ho tilhad ? » eme an daou filouter, « d'imp da lakaat d'eoc'h an dilhad nevez, amañ dirak ar melezour bras ».

Hag an impalaer da denna e holl zilhad, tra ma rae an daou lakepod van da rei d'ezañ an eil war-lerc'h egile pep tamm eus an dilhad o doa graet, war a lavarent.

An neuz a rejont da skoulma eun dra bennak en-dro d'e zargreiz ha da staga eun dra bennak warnañ. Bez' e oa al lostad, hervez. Ha setu an impalaer da drei ha da zistrei dirak ar melezour.

« Na kaer eo hor mestr gant e zilhad nevez », eme an holl. « Pebez tresadenn ! pebez liviou ! Biskoaz n'eus bet gwelet netra kaeroc'h. »

« Er-maez emañ an daez, prest da veza douget a-zioc'h an impalaer », eme Rener meur al Lidou.

« Prest oun », eme an impalaer ; « daoust ha va dilhad a ya mat ? » Hag e troas dirak ar melezour, en eur ober van da sellout ouz e wiskamant kaer.

Ar gambrelaned a dlee dougen al lostad a stouas hag a reas an neuz d'e zibrada diouz an douar. Neuze e kerzjont en eur zerc'hel o daouarn en aer. Ne gre-dent ket lezel ar re all da welout ne oant evit gwelout netra.

An impalaer a gerzas en dibunadeg dindan an

daez kaer-dispar, hag an holl dud a-hed ar straedou hag ouz ar prenester a youc'he : « Na kaerat dilhad a zo gant an impalaer ! Na bravat lostad. Na mont a ra mat ! » Nikun ne felle d'ezañ diskulia ne wele netra, rak neuze ne zereje ket ouz e garg, pe c'hoaz e oa diot.

Biskoaz n'en doa graet gwiskamant berz evel hemañ.

« Met, n'eus netra war e gein », eme eur bugelig.

« O, klevit an tamm diskiant-mañ », a lavaras e dad. Ha setu an dud o hiboudi an eil d'egile ar pez en doa lavaret ar bugel.

« N'eus netra war e gein. Eur bugel a lavar n'eus netra war e gein ! »

« Gwir eo, n'eus netra war e gein ! » eme an holl.

Skrija a reas an impalaer, rak gouzout a rae e oa ar wirionez. Hogen kredi a reas e oa gwell kender-c'hel. Hag heñ da vont, sounnoc'h e benn eget a-raok, ar gambrelaned o sevel al lostad diwelus ken uhel ha ken uhel atao.



# AR BRIÑSEZ HAG AR BIZENN

Eur wech e oa eur priñs. C'hoant en doa dimezi gant eur briñsez, nemet gant unan hepken a vije eur briñsez wirion. Da veaji ez eas dre ar bed holl, hogen bep tro ma pare e zaoulagad war eur briñsez, e kave eun dra bennak da zisplijout d'ezañ. Priñsezed a oa, e-leiz, met gwall nec'het e veze o lavarout ha gwir briñsezed e oant. Atao e vanke d'ezo tra pe dra. En diwez e tistroas d'ar gêr, glac'haret-bras, kement a c'hoant a oa d'ezañ kaout eur briñsez wirion da bried.

Eun abardaez e tarzas eur barrad-amzer spontus. Kurun a oa ha luc'hed hag ar glao a goueze a-bil. Eun nozvez spouronus oa.

E-kreiz ar barrad, setu unan bennak o tont da skei ouz dor ar palez. Ma 'z eas ar roue koz e-unan da zigeri.

Eur briñsez oa aze, er-maez, hogen gwall aozet oa bet gant ar glao hag an amzer fall. Diruilha a rae an dour war he bleo hag he dilhad. Dont a rae e-barz dre begou he botou, ha redek er-maez dre ar seuliou. Ha hi da lavarout koulskoude e oa eur briñsez wirion.

« Dizale e welin ha gwir eo », a soñjas ar rouanez koz, hogen ne rannas ger. Mont a reas er gambr-wele, hag eno lemel an dilhad-gwele da lakaat eur bizenn war ar stern. Neuze e kemeras ugent matara-senn, hag o bernia a reas war ar bizenn. Ha neuze ugent golc'hed, a vernias war an ugent matarasenn. Kaset ar briñsez di da gousket.

« Kousket mat hoc'h eus ? » a c'houlennjod outi antronoz.

« O nann, fall, fall em eus kousket », a respontas. « A-boan m'oun bet evit serri eul lagad. Doue a oar petra a zo e-barz ar gwele-se. E oa evel ma vijen bet astennet war eun dra bennak kalet, ha va c'horf a zo glas ha du ha bloñset ha bronduet-holl ».

Kerkent e voe anavezet e oa-hi eur briñsez wirion, peogwir he doa santet ar bizenn a-dreuz da ugent golc'hed hag ugent matarasenn. N'eus nemet eur wir briñsez a gement he dije eur c'hroc'hen ken kizidik.

Kemeret e voe da bried gant ar priñs, rak bremañ en doa kavet difazi ar pez a glaske. Evit ar bizenn, lakaet e voe er mirdi, hag eno e c'hell beza gwelet c'hoaz, anez e vije bet laeret.

Eun istor gwir eo an istor-mañ.



# AR SOUDARD PLOUM KALONEK

Bez' e oa gwechall pemp soudard ploum warnugent, breudeur holl, rak o tont e oant eus an heven lep loa bloum koz. Pep unan a oa o terc'hel e fuzuilh ouz e skoaz, o sellout eeun dirazañ, hag e oa d'ezañ ar sae ruz ha glas ar mistra hoc'h eus gwelet biskoaz. Kenta tra a glevjont er bed-mañ, pa voe dibradet ar golo diouz o boest, a oa eur paotrig o straka e zaouarn hag o youc'hal : « Soudarded, soudarded ! » En deiz-se e oa e c'houel deiz-ha-bloaz, ha roet oant bet d'ezañ. Ne voe ket pell e oant bet lakaet gantañ war an daol. Heñvel-poch oant an eil ouz egile, nemet unan, ha na oa d'ezañ nemet eur c'har. Heñ eo a oa bet graet an diweza-holl, ha n'oa ket bet a-walc'h a bloum da echui anezañ. N'eus forz, derc'hel a rae war eur c'har koulz hag ar re all war diou. Ar wirionez eo n'oa nemetañ en o mesk a dlee dont da veza brudet.

War an daol-se e oa c'hoariellou a bep seurt. Ha dreist-holl eur c'hastell paper eus an dudiusa. Gwelet e veze ar c'hambrou en diabarz anezañ dre ar prenester bihan. En diavaez e oa gwezigou tro-dro d'eun tammig melezour, oc'h ober evit eul lenn, a veze skeudennet enni an elerc'h koar a neue warni. Boemus-tre e oa. Hogen ar brava a oa c'hoaz eur plac'hig, en he sav e-kichen dor ar c'hastell. E paper e oa-hi ivez, met gwisket e moñselin skañv, eur seizennig koant e-giz eur skerb war he diouskoaz, kinklet gant eur steredennig skedus ken ledan hag he

fenn. Astenn a rae he divrec'h, peogwir e oa korollerez, hag unan eus he divesker a oa savet ken uhel ganti ma ne oa ket ar soudard ploum evit gwelout netra anezi. Kredi a reas eta e oa-hi eveltañ ha n'he doa nemet eur c'har.

« Brao e vefe d'in kaout hounnez da wreg », a soñjas ; « met hounnez a zo eun dimezell gaer. En eur palez emañ o chom, ha me n'em eus nemet eur voest, ha c'hoaz emaomp pemp-war-nugent enni. Nann, n'hellfe ket beva eno. Da d'in evelato ober anaoudegez ganti ».

Hag heñ hag en em deurel a-c'hourvez war e gein a-dreñv eur voest-vutun a oa war an daol. Ac'hano e c'helle gwelout ar plac'hig mat-tre, atao en he sav war eun troad hepken.

Diwezat en abardaez, ar soudarded all a voe lakaet en-dro en o boest, ha tud an ti a yeas da gousket. Ha setu neuze ar c'hoariellou oc'h en em lakaat da c'hoari, o vont d'en em weladenni kenetrezo, oc'h en em ganna, oc'h aoza abadennou koroll. Trei-distrei a rae ar soudarded ploum en o boest, c'hoant d'ezo c'hoari ivez, hogen ne oant ket evit sevel ar golo. An torr-kraoñ a rae lamm-choug-e-benn, hag ar c'hreion a stlabeze an daolenn vaen-sklent a bep tu. Kement a drouz oa ganto ma tihunas ar seran ha ma stagas da gana barzonegou. Daou hepken a chome difiñv : ar soudard ploum hag ar gorollerez. Menel a rae-hi ken sounn ha biskoaz war beg he zroad, astennet he divrec'h. Menel a rae-heñ ken sounn all war e c'har, hep distrei e sell diouti pennad ebet.

An horolaj a dintas hanternoz, ha « pop ! » en eun taol e savas golo ar voest-vutun. Met n'eo ket butun a oa enni, nann : enni e oa eur c'hornandonig du.



« Soudard ploum », eme ar c'hornandon, « mir da zaoulagad evidout da-unan mar plij ».

Hogen ar soudard ploum a reas evel ma n'en dije klevet netra.

« A, a, gortoz betek warc'hoaz », eme ar c'hornandon.

Antronoz vintin, pa savas ar vugale, lakaat a rejont ar soudard ploum war lez ar prenestr, ha, pe ar c'hornandon pe eur mouch-avel e oa, ne ouzon ket ; ar pez a zo sur, e tigoras trumm ar prenestr, ha setu ar soudard o koueza war e benn eus an trivet solieradur.

Spontus oa. Dont a reas d'an douar en diwez, e c'har er vann, e dog d'an traoñ, hag e vaionetezenn sanket etre daou bavez. Ar vatez hag ar paotrig a redas er-maez dioustu da glask anezañ. Met evito da zont tost da lakaat o zroad warnañ, ne voent ket evit e welout. N'en dije bet d'ober nemet youc'ha : « Amañ 'maoun » ; hogen ne gave ket d'ezañ oa dereat d'eun den gwisket e soudard youc'ha.

Setu ma reas glao. Koueza a reas kreñvoc'h-kreñva, a-varazou. Pa davas ar glao, daou ganfardig a dremenas dre eno :

« Sell », eme unan, « sell'ta eur soudard ploum. Da vageal ez aio ».

Eur vag a rejont gant eun tamm kazetenn, ha lakaat ar soudard enni. Bageal a reas a-hed ar riolenn, an daou ganfardig o redek war e lerc'h en eur stlaka o daouarn. Va Doue ! na pebez gwagennou a oa er riolenn ! N'oa ket souezus gant ar glao-se. Dañsal, lammat, gourlammat a rae ar vag-paper, ha troiellat a-wechou. Kridienna a rae ar soudard, ha koulskoude e chome diflach, hep fiñval an distera.

atao o sellout eeun dirazañ, e fuzuilh gantañ bepred ouz e skoaz. A-greiz-holl e voe kaset ar vag a-hed eur riboul-prenn, hag e teuas ken teñval hag en e voest.

« Da belec'h an diaoul emaoun o vont bremañ ? » a soñjas. « Ma, ma ! Ha kement-se e kiriegez ar c'hornandon-se. O, ma vije an dimezellig ganin er vag, e c'hellfe beza diou wech teñvaloc'h, ne rafen forz ebet ».

War se, setu eur pikol raz-dour, hag a oa er riboul, o tont.

« Eur paper-tremen a zo ganeoc'h ? » a c'houlennas ar raz-dour. « Diskouezit d'in ».

Ar soudard ne lavaras grik. Hogen starda e fuzuilh a reas kreñvoc'h c'hoaz. Ar vag a yae buan-buan, ar raz war he lerc'h. Skrigna a rae e zent, en eur hopal d'ar plouzennou ha d'ar c'holoennou :

« Harzit anezañ, dalc'hit anezañ ! N'en deus ket paeet an tell. N'en deus ket diskouezet e bapertremen ».

War greñvaat ez ae atao kas an dour. Bez' e c'helle ar soudard gwelout sklerijenn an deiz e penn ar riboul. Klevout a rae avat eun dourni spouronus, peadra da lakaat aon er re galoneka. Soñjit : el lec'h ma echue ar riboul e koueze ar froud-dour dres er ganol vras. Ken risklus oa se evitañ ha ma vije evidomp koueza a-hed eul lamm-dour ramzel.

Ken tost d'ar penn e oa bremañ ma n'helle mui chom a-sav. Strinket ar vag d'an traoñ. Ar soudardig kaez a vanas bepred sounna ma c'hellas. Den n'en dije lavaret diwar e benn en doa graet kement ha fiñval malvennou e zaoulagad.

Diou wech pe deir e troiellas ar vag, leun a zour. Bremañ e ranke mont d'ar strad. Ar soudard ploum



a yeas en e sav. Sanka a reas betek e c'houzoug. Ar vag a yae dounoc'h atao. Boukaat a rae ar paper. En diwez e savas an dour a-us d'e benn. Neuze e soñjas er gorollerez koant, na dlee gwelout mui biken, ha setu an diskan a zassone en e ziskouarn :

« War-raok, war-raok, soudarded,
Daoust d'ar maro, war-raok bepred. »

Ken bouk e teuas ar paper ma torras, hag ar soudard a gouezas...

Ne gouezas ket pell, rak lonket e voe dioustu gant eur pesk bras.

O, na teñval oa e korf ar pesk ! Gwasoc'h c'hoaz eget er riboul. Ha ken nebeut a lec'h da drei ! Met ar soudard, dispont, a chomas astennet, stardet atao gantañ e fuzuilh.

Ha setu ar pesk da zifreta ha da fifila par ma c'helle. En diwez e vanas sioul. Eur pennad goude, setu-heñ toullet ha liou an deiz o tarza adarre. Unan bennak a grias uhel : « Eur soudard ploum ! » Paket oa bet ar pesk, kaset d'ar marc'had, gwerzet ha degaset en eur gegin. Hag eno edo ar geginerez o tigeri anezañ gant eur pikol kontell. Kregi a reas-hi er soudard gant daou viz, ha kas anezañ d'ar saldegemer, ma fellas d'an holl gwelout an denig burzudus a oa bet o veaji e kof eur pesk. Ar soudard ne oa re a fouge ennañ. Lakaet e voe en e sav war eun daol, ha, pebez souez ! en em gavout a reas er gambr end-eeun ma edo a-raok, e-touez an hevelep bugale, an hevelep c'hoariellou a dro-war-dro, an hevelep kastell kaer, hag an hevelep korollerezig koant.

Atao edo-hi pintet war eur c'har, o terc'hel eben

uhel er vann. Hi ivez a oa kalonek. Ar soudardig a voe piket e galon kement ma voe tost d'ezañ skuilha daerou ploum. Met ne oa ket eun dra d'ober. Heñ a sellas outi, ha hi a sellas outañ, hogen ger ne voe lavaret.

War se, unan eus ar baotredigou a grogas er soudard, hag hep abeg ebet, a daolas anezañ en tan. Kornandon ar voest-vutun an hini eo a oa da damall hep mar ebet evit se. Eno e chomas ar soudard, sklerijennet gant ar flammou, eur wrez spontus tro-dro d'ezañ. Met pe e oa gwrez an tan, pe gwrez e galon, ne ouie ket. E liviou skedus a oa aet kuit. Da heul e veaj risklus marteze, pe da heul e c'hlac'har, piou a lavaro ?

Sellout a rae ouz ar plac'hig, ha hi a selle outañ. Santout a rae-heñ edo o teuzi, ha daoust da se e vanas sounn gant e fuzuilh.

Digoret e voe eun nor trumm. Paket e voe ar gorollerez en avel-sil, ha douget dre an aer e-giz eun ael, rag-eeun e-barz an tan, e-kichen ar soudard. Steuziet e voe hep dale. D'an ampoent, ne oa mui eus ar soudard nemet eun tammig ploum.

Antronoz veure, en eur denna al ludu, ar vatez a gavas anezañ, aet d'eur galonig ploum. A-ziwarlerc'h ar gorollerez ne chome nemet eur steredenn, ha c'hoaz, deut e oa du gant ar glaou.



# EUN DELIENN EUS AN NEÑV

En nec'h ahont, uhel-uhel en aer c'hlan, e nijas eun ael er-maez eus liorz ar baradoz, eur vleunienn gantañ en e zourn. Hag heñ ha pokat d'ar vleunienn, ha leuskel eun delienn da goueza diouti. Dont a reas an delienn d'an traoñ betek an douar. Hag eno gwrizia ha kreski e-mesk ar plantennou all.

Ar re-mañ ne felle ket d'ezo hec'h anaout.

« Nag iskis eo hounnez ! » emezo.

Hag an askol hag al linad a rae goap :

« Eus pelec'h emañ o tont ? Moarvat n'eo nemet eul legumajenn ! » a lavare an askol gant dismeg. « Ha gwelet hoc'h eus biskoaz eur blantenn o kreski ken buan ? Dereat eo an dra-se, a gav d'eoc'h ? Kredi a ra marteze omp amañ evit harpa anezi pa blego ! »

Ar goañv a zeuas. An erc'h a c'holoas an douar. Bez' e taole ar blantenn eur sked marzus tro-wardro d'ezi, evel ma vije bet sklerijennet gant eur bannheol dre zindan. D'an nevez-amzer e tougas eur vleunienn gaer eus ar c'haera.

Kaset e voe kelou d'ar brudeta kelenner war al louzawouriez a oa er vro. Deredek a reas, gantañ eur baperenn a-berz Stad da desteni a ouiziegez. Sellout a reas ouz ar blantenn, pizskeja a reas anezi, tañva a reas he deliennou. Ne oa heñvel ouz netra en doa gwelet betek neuze. Ne oa d'ezi gouenn ebet, rumm ebet, kerentiad ebet.

« Eun hiron bennak ! » a grias-heñ en diwez, « eun

euzadenn. N'eus renk ebet a c'heller rei d'ar blantenn-se ».

« N'eus renk ebet a c'heller rei d'ar blantenn-se », a lavaras an askol hag al linad d'o zro.

Ar gwez uhel a glevas hag a welas ar pez a c'hoarveze. Chom a rejont dilavar : gwella tra d'ober pa vezer dispered.

Ha setu eur plac'hig paour ha dinamm o tont er c'hoad. Glan oa he c'halon, sklerijennet he spered gant ar feiz. Ne oa d'ezi netra war ar bed-mañ nemet eur Vibl goz, hag al levr-se, war he menoz, oa evel Doue o komz outi. O teski oa bet ennañ pegen fall e vez an dud. Hogen gouzout a rae ivez penaos, pa vezomp lakaet ganto da c'houzañv, pa vezomp dismegañset ha goapaet ganto, e rankomp soñjal e skouer an Hini a zo bet staget ganto war ar groaz ha lavarout eveltañ : « Va Zad, pardonit d'ezo, rak ne ouzont ket petra reont ».

Chom a-sav a reas ar plac'hig dirak ar blantenn vurzudus, a oa he bleunienn o skigna eur frond iskis dre an aer hag o lugerni ouz an heol evel eun tanarvest. Pa edo an avel o horella he deliou, e kleved hesonerez, evel o tont eus an neñv e vije. Setu ar c'hrouadur bamet dirak ar marz-se. Stoui a reas war ar blantenn evit gwelout gwelloc'h pegen kaer oa hag alanat he c'houez-vat. Nerzekaet e voe he c'halon, sklaeraet c'hoaz he spered. Kutuilhet a-walc'h he dije ar vleunienn. Hogen kavout a rae d'ezi e vije eun dra fall d'ober, hag e teuje da weñvi dizale. Ne gemeras nemet eun deliennig c'hlas, hag a lakaas en he Bibl, e-lec'h ma chomas fresk ha skedus.

Eun nebeut sizunveziou goude, e voe lakaet ar Vibl gant an deliennig dindan penn ar plac'hig en



hec'h arched. Eno edo astennet, sioul, he dremm c'houek ha dic'hoarz o skedi warni an eürusted da veza dieubet diouz poultrenn ar bed ha galvet e-kichen ar C'hrouer.

E-keit-se, edo atao ar blantenn o kreski hag o vleunia. Stoui a rae doujus an evned en eur dremen dirazi.

« Sellit 'ta », a c'hrozmole an askol hag an drez, « ha gouzout a ouzont da biou e tougont kement a zoujañs ? N'eo ket ni a rafe seurt sotoniou ».

Ha melc'houed divalo ar c'hoad a dufe dirak ar blantenn eus an neñv.

Eur mesaer-moc'h, hag heñ o keuneuta, a ziframmas an drez, an askol, al linad, hag ivez ar blantenn gaer gant he holl wriziou.

« Kement-mañ », emezañ, « n'eo mat nemet da lakaat va boued da boaza ».

Edo roue ar vro klañv pell a oa gant eur velkoni du na oad ket evit argas diwar e dro. Evit tremen an amzer, e klaskas ober e vicher a roue. Tud a lakaas da lenn d'ezañ oberou ar skrivagnerien wella, hag ivez re ar skrivagnerien skañva ha fentusa. Netra d'ober. Kerc'het e voe neuze fura den a oa er bed holl. Hag heñ ha respont ne oa nemet eun doare da barea ar roue : ober d'ezañ debri eun delienn diouz eur vleunienn neñvel a oa o kreski en eur c'hoad eus ar rouantelez. Displega a reas penaos oa ar vleunienn. Anavezet e voe ar blantenn a oa bet meneg anezi eur pennad oa.

« Ma ! » a soñjas ar mesaer-moc'h, « diframmet eo bet ganin, ha ne chom netra diouti nemet eur bernig ludu. Setu aze petra eo beza dizesk ! »

Gant ar vez ne lavaras da zen e dorfed. Ha koul-

skoude, perak kaout mez, pa ne oa ket gouizieien ar vro speredekoc'h egetañ ?

Steuziet oa ar blantenn. Ne chome anezi netra nemet eun deliennig e bez eur bugel. Hogen ne oa nikun o c'houzout an dra-se.

Ar roue e-unan a zeuas er c'hoad da welout gant e zaoulagad ne oa ken eus ar blantenn.

« Aze edo eta », emezañ. « Eul lec'h sakr e vo hiviziken ».

Hag e c'hourc'hemennas sevel eur gael aour tro-war-dro ha lakaat gedourien noz-deiz da ziwall.

Ar c'helenner-louzawouriez brudet a gempennas eur pikol levr, hir-meurbet ha gouiziek-kenañ, diwar-benn perziou mat ar blantenn neñvel. Diskouez a reas kement tra a oa bet kollet ouz he c'holl. Aour a voe roet d'ezañ gant ar roue evit pep pajenn a skrivas, hag an azen-se an hini eo a c'hounezas ar muia en abadenn.

Chom a reas ar roue gant e velkoni, hag ar c'hedourien gaez er c'hoad a gave hir an amzer.



# PLAC'HIG AN ALUMETEZ

Derc'hent kala genver e oa, diwezat-tre. Yen oa an amzer. Erc'h a rae. Bez' e oa eur baour kaez plac'hig o kantren dre ar straedou teñval ha yen. Diskabell oa, ha diarc'hen. Kofignonou a oa bet en he zreid pa oa aet kuit diouz ar gêr. Hogen ne oant ket mat eviti. Re vras oant. Douget oant bet gant he mamm gwechall, ha kouezet oant diouz treid ar plac'hig, ha hi o vont d'ar red a-dreuz d'eur straed gant aon da veza flastret gant daou garr a oa o tont prim-ha-prim. N'oa ket bet evit kavout en-dro unan eus ar c'hofignonou, hag egile a oa aet gant eur paotr, en doa lavaret e vijent mat d'ober eur c'havell evit e vugale eun deiz. Ret e voe eta d'ar plac'hig kerzout war he daoudroadig noaz, a oa aet ruz ha glas gant ar riou. Eur bern bras a alumetez a oa ganti en he zavañjer goz, hag edo o terc'hel eur pakad anezo en he dourn. Den n'en doa prenet netra diganti a-hed an devez hir-se. Den n'en doa roet d'ezi eur gwenneg. Naon du d'ezi, tost da vervel gant ar riou, lavaret e vije bet skeudenn an dienez. Koueza a rae ar malzennou erc'h war he fennad bleo hir ha melen, rodellaouet ken koant en-dro d'he fenn. Hogen ne rae forz. Sklerijennet oa pep prenestr, hag e oa c'houez ar waz rostet er straedou. Derc'hent kala genver oa : n'oa ket evit hen ankounac'haat. Kavout a reas eur c'hogn graet gant eun ti o valira eun tammig diouz eun ti all. Hag eno, pucha a reas, he zreid sachet dindani, rak riou he doa gwasoc'h eget biskoaz.

Ne grede ket distrei d'ar gêr, rak n'he doa gwerzet alumetezenn ebet, gounezet gwenneg ebet. Kannet e vije gant he zad. Hag ouspenn, er gêr e oa tost ken yen hag amañ. Ne oa netra a-us d'he fenn nemet an doenn, ha yudal a rae an avel dre ar gambr, evito da veza stouvet ar faoutou brasa gant plouz ha pilhou.

Maro oa he daouarnig gant ar riou. O, nag a vad a rafe d'ezi eun alumetezenn hepken ! Hogen, ha kredi a rafe tenna unan eus ar pakad ha straka anezi ouz ar voger ? Tenna a reas unan, ha, « riiiich... », tufa ha lugerni a reas. Devi a reas gant eur flammig skedus ha sklaer, e giz eur gantol vihan, pa lakaas he dourn en-dro d'ezi. Eur gantol iskis e oa ivez. Kavout a rae d'ar plac'hig edo azezet dirak eur fornigell, d'ezi troadou ha dournellou kouevr lufr, enni eun tantad kaer o lintra hag o tomma anezi. Hogen, dres evel m'edo oc'h astenn he zreid d'o zomma, an tantad a voe mouget, ar fornigell a yeas diwar weled, hag ez en em gavas azezet en he c'hogn, tamm an alumetezenn hanter zevet ganti en he dourn.

Straka a reas unan all, hag el lec'h ma kouezas ar goulou war ar voger, e teuas treuzwelus evel moñselin, hag e c'hellas gwelout e-barz ar gambr. War an daol oa bet astennet eun doubier lien gwenn-erc'h. Eur waz rostet, farset gant prun hag avalou, a oa o tivogedi warni. Ha bravoc'h c'hoaz, ar waz a lammas eus ar plad, ar gontell hag ar fourchetez plantet en he c'hein, a zeuas en eur jilgamma a-dreuz d'al leur betek ar bugel paour, ha neuze... an alumetezenn a varvas, ha ne weled mui netra nemet ar voger du ha teo.

Enaoui a reas unan all c'hoaz. En-dro-mañ edo en hec'h azez dirak eur wezenn-Nedeleg eus ar



c'haera. Kalz brasoc'h oa, kinklet kalz bravoc'h eget an hini he doa gwelet o sellout dre an dorojou gwerennet e ti ar marc'hadour pinvidik d'an Nedeleg tremenet. Kantolïou war elum a lugerne a-viliadou war he skourrou, ha skeudennou livet, evel ar re he doa gwelet e prenester ar staliou, a selle outi. Ar plac'hig a astennas he daouarn war-du enno... Hogen an alumetezenn a varvas. Ha setu an holl gantoliou-Nedeleg o sevel hag o sevel, ken na welas ne oa anezo nemet stered. Unan a gouezas en eur lezel war an oabl eur roudenn sklerijenn. « Emañ unan bennak o vervel », a soñjas ar plac'hig ; rak he mamm-goz, n'oa nemeti a oa bet biskoaz madelezus en he c'heñver, a lavare : « Pa gouez eur steredenn, ez eus eun ene o sevel davet an Aotrou Doue ».

Straka a reas eun alumetezenn all ouz ar voger, hag en dro-mañ e voe he mamm-goz en em ziskouezas e-kreiz ar c'helc'h sklerijenn. He gwelout a reas sklaer-tre, d'ezi an neuz da veza ken dous ha ken eürus.

« Mamm-goz », eme an hini vihan, « o, kas ac'hanoun ganit ! Gouzout a ran ez i kuit kerkent ha ma varvo an alumetezenn ; kuit evel ar fornigell domm, ar waz saourus, hag ar wezenn-Nedeleg hollgaer ! »

Ha hi da straka eur bern alumetez prim-ha-prim, kement a c'hoant oa d'ezi da virout he mamm-goz en he c'hichen. Goulaoui a rae an alumetez ken sklaer hag an deiz. Biskoaz ne oa bet he mamm-goz brasoc'h na kaeroc'h. Kemer a reas ar plac'hig en he divrec'h, ha pignat a rejont, eur skleur levenez war o zro, pell, pell, a-us d'an douar, d'al lec'h ma

ne oa mui a riou, nag a naon, nag a c'hlac'har, peogwir edont gant Doue.

E sklerijenn yen ar beure edo ar plac'hig azezet eno, er c'hogn etre an tiez, ruz-roz he dioujod hag eur mousc'hoarz war he dremm, — maro. Skournet oa bet d'ar maro e-pad nozvez diweza ar bloaz. Kala genver a savas war ar c'horfig bihan,puchet c'hoaz, tammou an alumetez damzevet a-dro-war-dro d'ezi. Klasket he doa en em domma, eme an dud. Den ne ouezas ar gweledigeziou kaer he doa bet, nag e peseurt splannder e oa degouezet gant he mamm-goz e levenez ar bloaz nevez.



# AR PLAC'H A GERZAS WAR EUN DORZ VARA

Klevet hoc'h eus komz, moarvat, eus ar plac'h a gerzas war eun dorz vara gant aon da louza he botou. Ha klevet hoc'h eus ivez an holl walleuriou a c'hoarvezas ganti da c'houde. Skrivet eo bet an istor, ha moulet ivez.

Eur plac'h paour e oa-hi, a oa bet rok ha fougeüs ha fall diwar ar penn kenta. Pa oa c'hoaz bihanik, he brasa plijadur oa paka kelien ha diframma o eskell diouto, d'o zrei da amprevaned-stlej. Paka c'houiled a rae ivez d'o lakaat war veg eur spilhenn : poulza a rae eun delienn pe eur follenn baper tost a-walc'h outo, d'ezo d'he c'hemer gant o zreid, netra nemet evit ar blijadur d'o gwelout oc'h en em wea hag oc'h en em zifreta en eur glask teurel ar spilhenn kuit.

« Emañ ar c'houil o lenn bremañ », a lavare Inger vihan ; « sell, emañ o trei ar bajenn ».

Seul vui e kreske, seul wasoch e teue. Hogen koant e oa, hag eun dra fall oa se eviti, rak ne veze ket kannet ha foetet ken alies ha ma vije ret.

« Ar penn-se a vo gwall ziaes da blega », a lavare he mamm. « Alies, pa oas bihan, ec'h eus stampet war va zavañjer. Pa vi deut bras, aon am eus na stampfes war va c'halon ».

Hag ober a reas, siouaz.

Da vatez ez eas war ar maez gant tud pinvidik.

Graet e voe d'ezi evel ma vije bet unan eus o bugale. Gwisket oa evelto. War greski ez ae atao he c'hoantiz, hogen war greski ivez ez ae he lorc'h.

A-benn bloaz, he mistri a lavaras d'ezi : « Da eo d'it mont da welout da gerent, Inger vihan ».

Ha hi da vont. Nemet mont a reas hepken d'en em ziskouez, d'ezo da welout pegen faro e oa. O tizout doriou kêr, e welas ar baotred hag ar merc'hed yaouank bodet o varvailhat en-dro d'ar poull, hag he mamm azezet en o zouez, ganti eun hordennad keuneud a oa bet o tastum er c'hoad. Hag Inger ha dont war he c'hiz, mez d'ezi o soñjal n'he doa eur goantenn evelti da vamm nemet eur geuneutaerez koz. N'he doa tamm keuz ebet da veza deut war he c'hiz ; kounnar, ne lavaran ket.

C'houec'h miz a yeas e-biou c'hoaz.

« Inger vihan, da eo d'it e gwir mont da welout da gerent », eme he mestrez. « Setu amañ eur pikol torz bara gwiniz da gas d'ezo eus va ferz. Plijadur o devo pa welint ac'hanout ».

Hag Inger ha lakaat he dilhad kaera hag he botou nevez kaer. Kerzout a rae, troñset-mat he broz ganti, o tiwall da louza he botou. A dra sur, n'oa ket da veza tamallet evit se. Hogen pa en em gavas war ar wenodenn a ya a-dreuz d'ar c'heun, setu ma oa gleb ha leun fank eun darn vras anezi. Petra reas Inger neuze nemet teurel an dorz vara er vouilhenn, d'ezi da lakaat he zroad warni evit tremen. A-greiz m'edo aze, eun troad war an dorz, hag egile en aer, dare d'ober eur c'hammed all, setu an dorz o sanka, o sanka dounoc'h-douna, ma 'z eas Inger krenn diwar wel. Netra ne chome war c'horre, nemet eun nebeut klogorennou war eur poullad dour du.



Evel-se e konter an istor.

Petra oa deut da veza, avat ? Kouezet oa e bro Gwrac'h ar C'heun, hag a ra bier eno. Gwrac'h ar C'heun eo c'hoar Roue ar Gornandoned, moereb ar c'hornandonezed, a zo anavezet-mat. Kalz a varzonegou a zo bet savet diwar o fenn, ha livet eo bet meur a skeudenn diouto. Met n'anavezer netra diwarbenn Gwrac'h ar C'heun, ouspenn an dra-mañ : pa vez al latar o sevel a-us d'ar pradeier en hañv, emañ-hi o vresa. Er vreserez-se eo e kouezas Inger vihan. Eno n'heller ket chom pell. Karr eun naetaerstraedou a zo eur brao a lec'h e-kichen breserez Gwrac'h ar C'heun. Ar c'houez diouz ar barrikennou a zo a-walc'h da lakaat an dud da sempla, ha ken tost emañ ar barrikennou an eil ouz eben ma n'eus ket a dremen etrezo. Pep toullig bihan etrezo a zo leun a dousegi safarus hag a naered gludennek. E-kreiz al loustoni veo-se e kouezas Inger vihan. Ken yen oa ma krene penn-kil-ha-troad ha ma reutae hec'h izili. Peg oa an dorz ouz he zreid, ha sacha a rae warni, dounoc'h atao, evel eun nozelenn c'hoularz hag a laka eur blouzenn da sanka war he lerc'h.

Edo Gwrac'h ar C'heun er gêr. Paolig koz hag e vamm-guñv a oa deut d'he gwelout. Eur vaouez fallakr eo ar vamm-guñv-se. Ne chom vak morse. Atao e kas he zamm labour ganti, ha ganti e oa en deiz-se. Edo oc'h ober lerennou-mont-da-c'haloupat da lakaat e botou an dud. Brouda gevier a rae, ha staga a-gevret an holl c'heriou goullo a goueze d'an douar, evit ober droug. O ya, brouda ha brochennat a oar ober a-zoare.

N'he doa ket a-vec'h gwelet Inger vihan ma lakaas he lunedou war he fri da sellout mat outi. « Ar

plac'h-se n'eo ket didalvez-krenn », emezi ; « hounnez a garfen kaout da zerc'hel soñj eus an dro a ran amañ hizio. Eur vrao a zelwenn a rafe e trepas-diavaez va mab-kuñv ».

Evel-se, Inger a voe roet d'ezi, ha setu penaos ez eas da vro Baolig. Ne deer ket atao d'ar vro-se ken buan, daoust m'eo aes a-walc'h mont di dre hentou-tro.

Na hir oa an trepas-se ! Peadra da vadaoui, netra nemet o sellout en daou du d'ezañ. Eno e oa eur bern tud reuzeudik o c'hortoz Dor an Druez da zigeri, hogen pell e c'hellent gortoz. Mellou kevnid en em stleje en eur wea gwiadou e-pad mil bloaz en-dro d'o zreid ; hag e oa ar gwiadou-se evel biñsou ouz o derc'hel start, pe c'hoaz evel chadennou arem. Ouspenn, strafuilh a veze dibaouez en o eneou : strafuilh ar preder. An den piz a oa bet ankounac'haet gantañ alc'houez koufr e arc'hant, ha gouzout a rae e oa chomet er botailh. Hogen kalz re hir e vefe dibuna kement poan a c'houzañved eno. Kastiz Inger a oa menel e-giz eun delwenn, eun dorz vara stag ouz he zroad.

« Se a zesko d'in diwall da louza va botou » emezi outi hec'h-unan ; « hag ar re-se, da betra e sellont ouzin ? »

Sellout outi a raent evit gwir, o holl c'hoantegeziou fall o lintra en o daoulagad hag o tont er-maez eus o genou, hag i dilavar. Spontus oant da welout. « Plijadur a ra d'ezo sellout ouzin », a soñje Inger, « abalamour d'am dremm goant ha d'am dilhad kaer ». Ha neuze e taolas eur sell outi hec'h-unan, daoust ma c'helle a-boan trei he gouzoug, ken reut e oa. Hogen, na lous e oa deut da veza e breserez Gwrac'h



ar C'heun ! N'he doa ket c'hoaz soñjet en dra-se. He dilhad a oa leun a fank. Eun naer he doa en em silet en he bleo, hag edo a-ispilh war he c'hein. E kement pleg eus he broz e oa eun touseg o c'hraka e-giz eur c'hi aet berralan. Displijus-meurbet e oa. « Met ar re all a zo euzus da welout ivez », a soñjas evit en em frealzi.

Gwasoc'h c'hoaz, du e oa gant an naon. Ha n'oa ket evit en em blega da derri eun tammig bara diouz an dorz vara m'edo warni. Kalet oa deut he c'hein, kalet he divrec'h hag he daouarn. Heñvel oa he c'horf a-bez ouz eur peul-maen. N'helle nemet trei he daoulagad. Hogen o zrei a c'helle a bep tu, betek gwelout ar pez a dremene a-dreñv he c'hein, ha na oa ket brao, a c'hellit kredi. Ha neuze e teue ar c'helien. Kerzout a raent war he daoulagad, ha kaer he doa gwilc'ha, n'oant ket evit nijal kuit. N'oant ket, rak tennet he doa o eskell diganto, ma rankent en em stleja. Setu aze eur gwall enkrez, hag an naon war ar marc'had. Lavaret e vije e oa aet goullo.

« Ne vin ket evit gouzañv pell evel-hen », emezi. Padout a rae he foaniou, avat, hag o gouzañv a ranke.

Trumm, e kouezas eun daeraouenn domm war he zal. Redek a reas war he dremm, war he bruched, ha d'an traoñ betek an dorz. Unan all a gouezas, ha c'hoaz unan all. En diwez e kouezjont evel eur bar-rad-glao.

Piou a oa o ouela da Inger vihan ? Daoust ha ne oa ket d'ezi eur vamm war an douar ? An daerou glac'har skuilhet gant eur vamm evit he bugel a ya bepred betek ennañ. Hogen ne reont ket a vad. Leski a reont ha lakaat ar boan da veza hanter-kant

gwech gwasoc'h. Ha soñjit en naon spontus-se. Ha hi divarrek da dapout krog er bara a oa dindan he zreid. Seblantout a reas d'ezi a-benn ar fin e oa bet oc'h en em vaga diwar he c'houst hec'h-unan, hag e oa evel eur gorzenn gleuz, pep doare trouz o tremen drezi. Klevout fraez a rae kement tra a veze lavaret diwar he fenn war an Douar, ha ne gleve nemet komzou garo.

Gwir, gouela a rae he mamm, gouela dourek ha c'houero. Hogen lavarout a rae ivez : « Gant ar fouge ez a an den da goll. Setu aze pez a zo c'hoarvezet ganit, Inger. Nag a boan ac'h eus graet d'az mamm ! »

Anaout a rae he mamm, hag an holl dud war an Douar, pec'hed Inger : penaos he doa lakaet he zreid war eun dorz vara, penaos e oa sanket en douar, ha penaos e oa bet kollet. Se o doa klevet digant ar paotr-saoud en doa gwelet pep tra diouz an dorgenn.

« Nag a boan ac'h eus graet d'az mamm, Inger », a lavare ar vaouez kaez ; « met lavaret em boa atao ».

« Gwell e vije bet d'in chom hep beza ganet », a soñje Inger neuze. « Ne vijen ket ken reuzeudik. Da betra e talv daerou va mamm bremañ ? »

Klevout a rae an dud vat, he mistri a wechall, hag a oa bet evel kerent d'ezi, o komz diwar he fenn. « Eur bugel fall e oa-hi », emezo ; « fae a rae war an traou mat a zo bet roet d'imp gant Doue ; o moustra a rae dindan he zreid. Tenn e vo d'ezi digeri Dor an Druez. »

« Perak n'o deus ket va savet gwelloc'h ? » a soñje Inger ; « ret e vije bet d'ezo lakaat eun tammig poell ennoun ».



Klevout a reas eur ganaouenn a oa bet savet diwar he fenn, hag a veze kanet dre-holl er vro : « Kanaouenn ar plac'h fougeüs a gerzas war eun dorz vara gant aon da louza he botou ».

« Atao an hevelep diskan ! » a soñje Inger, « ha perak kaout kement da c'houzañv abalamour da se ? Ar re all a dlefe beza kastizet evit o fec'hedou ivez. E-leiz a vefe da gastiza. O, nag a boaniou am eus ! »

Hag e teue he c'halon da veza kaletoc'h c'hoaz eget he c'horf.

« Nikun ne c'hell gwellaat amañ. Me ne wellain ket. Perak 'ta e sellont ouzin e-giz-se ? »

Leun oa he c'halon a gounnar hag a zroukrañs e-keñver an holl.

« Bremañ o devez peadra da gomz, ahont war an Douar ! »

Klevout a rae tud o konta hec'h istor d'ar vugale, hag ar re vihan a rae « Inger fall » anezi, « ken fall ma rankas beza kąstizet ». Ne gleve nemet komzou garo a-berz ar vugale.

Eun deiz avat ma edo he naon hag he c'hounnar o krignat he c'horf goullo, e klevas unan bennak o venegi hec'h ano. Edod o tisplega d'eur bugelig dinoaz, d'eur plac'hig, ar pez he doa graet, ha setu ar c'hrouadurig o tirolla da ouela en eur soñjal en Inger, ar plac'h fougeüs.

« Ha ne zeuio mui biken war an Douar ? » a c'houlenne ar bugel.

« Biken mui », a voe ar respont.

« Met, ha ma c'houlennfe pardon, ma prometfe beza fur hiviziken ? »

« Ne c'houlenno ket », a lavarjod.

« Me a fell d'in e c'houlennfe », eme ar plac'hig.

ha na venne ket beza frealzet : « rei a rin ti va merc'hodenn ma c'hell dont war an Douar adarre, ken spontus eo he stad, paour kaez Inger ! »

Ar c'homzou-se a yeas doun e kalon Inger, hag a seblantas ober vad d'ezi. Ar wech kenta e oa ma kleve unan bennak o lavarout « paour kaez Inger » hep menegi war eun dro an traou fall he doa graet. Edo eur bugelig dinoaz o ouela hag o pedi eviti. Iskis e kavas an dra-se. Karet he dije gouela ivez, met ne oa ket evit skuilha daerou, ha na rae nemet kreski hec'h anken.

Dre ma tremene ar bloaveziou war an Douar, e tremenent ivez dindan. Dibaotoc'h a wech e kleve trouz ar bed. Nebeutoc'h e komzed anezi. Koulskoude, eun deiz e verzas eun huanad : « Inger, Inger, nag a c'hlac'har am eus bet en abeg d'it ; met gouzout a raen e vije evel-se ». He mamm eo a oa o vervel.

A vare da vare e kleve hec'h ano digant he mistri goz, ha setu amañ ar c'homzou hegarata a zeue a-berz he mestrez : « Ha gwelout a rin ac'hanout adarre, Inger ? Ne oar den da belec'h ez aio ».

Inger avat a ouie ne c'helle ket he mestrez vadelezus dont d'al lec'h ma edo.

Eur prantad hir a dremenas c'hoaz. Neuze e klevas Inger menegi hec'h ano eur wech c'hoaz, hag e welas a-us d'he fenn evel diou steredenn lintrus ; bez' e oant e gwir daou lagad karantezus o serri war an Douar. Kement a vloaveziou a oa aet e-biou abaoe m'he doa eur plac'hig leñvet ken c'houero gant istor ar « paour kaez Inger » ma oa aet ar plac'hig da wrac'h koz, hag an Aotrou bremañ ouz he gervel davetañ. En eurvez diweza-se ma teu ar vuhez penn-



da-benn dirak an den, soñj he doa bet en amzer ma ouele ken dourek o klevout istor Inger. Ken spis oa ar skeudenn dirak daoulagad ar vaouez koz ma c'harmas a vouez uhel : « O, Aotrou, gant n'em bezo ket kerzet evel Inger war da zonezonou prizius hep gouzout ; gant na vezin ket bet lorc'hus e doun va c'halon ; n'ec'h eus ket va lezet da goueza ; n'am dilez ket bremañ da boent ar maro ».

Daoulagad ar vaouez koz a serras, ha daoulagad hec'h ene a zigoras da welout an traou kuz. Hag evel ma oa bet Inger ken splann en he soñjezonou diweza, gwelout a reas pegen doun e oa kouezet. Neuze e tirollas da ouela. Edo bremañ e Rouantelez an Neñv, e-giz eur bugel, o leñva da Inger vihan. He daerou hag he fedennou a zassonas er grogen gleuz, goullo, a oa war-dro an ene kaez prizoniet ; ha setu-hi frömet-holl gant ar garantez dic'hortoz-se, o tont eus an uhel. E oa eun ael an Aotrou Doue o leñva d'ezi. Ha petra he doa graet da zellezout kement-se ? An ene boureviet a gounaas pep tra a oa c'hoarvezet gantañ war an Douar, hag en diwez e skignas daerou evel n'en doa graet biskoaz. Setu Inger glac'harethol o soñjal en hec'h oberou ; lavaret e vije n'bellje biken Dor an Druez digeri dirazi. Hag a-greiz ma edo, leun a geuz, oc'h anzav kement-se, lugerni a reas eur bann-goulou en islonk ar reuz. Kalz kreñvoc'h oa ar bann eget hini an heol a lak da deuzi ar boulomig erc'h savet gant paotredigou el liorz ; ha buanoc'h, kalz buanoc'h eget eur valzenn erc'h o teuzi war muzellou tomm eur bugel, e teuzas korfmaen Inger. Ha setu eul labousig o nijal kuit etrezek an Douar a-us, ken prim hag al luc'hed. Aonik-tre oa, o skrija dirak pep tra. Mez en doa ha douja a rae

sellou pep krouadur beo. Mall a oa gantañ klask repu en eur faout eus ar voger. Hag eno e chomas puchet, e holl izili o krena. N'oa ket evit leuskel eur garm, rak n'en doa ket a vouez. Pell amzer e vanas evel-se kent gallout arvesti sioul ouz ar burzudou a oa tro-war-dro d'ezañ. Ha burzudou oant e gwir : an aer ken c'houek ha ken fresk, al loar o para ken splann, ar gwez hag ar bodou ken frondus. Ha neuze beza ken klenk, kaout plu ken naet ha ken lufr. Karantez ha kened dre-holl er grouadelez. A galon laouen eo en dije al labousig kanet an trivliadou a oa o fiñval en e greiz. Hogen n'helle ket. A galon laouen en dije richanet evel ar goukoug hag an eostig en hañv. An Aotrou Doue, hag a glev meuleudi didrouz ar vuzugenn dister, a glevas ivez ar salm a drugarez a oa o krena e bruched al labous, evel ma taskrene salmou David en e galon a-raok kemer stumm geriou ha sonerez. Ar soñjezonou-se hag ar c'hanaouennou didrouz-se a greskas hag a zarevas e-pad meur a sizun. Ret e oa d'ezo dont er-maez. Kenta tro ma vije graet eur vadelez bennak e tlee c'hoarvezout an drase.

Hag e teuas gouel santel Nedeleg. Ar gouerien a savas eur peul harp ouz ar voger, hag a stagas eur bouchad kerc'h ouz krec'h, d'an evnedigou d'ober kofad en devez laouen-se.

Splann e pare an heol war ar bouchad kerc'h, hag an evned, en eur c'heiza, en em zastume tro-war-dro. Neuze, eus ar faout er voger, e tarzas eun « touit, touit », gwan-kenañ : kavet e vouez gant al labous ; hag e oa ar vouezig-se o kana eur ganaouenn a veuleudi. Al labous a nijas er-maez eus e doull.

Yen-skourn oa ar goañv. Klerennet-teo oa an dour.



Tenn oa d'an evned ha d'an holl anevaled gouez kavout peadra da zebri. Al labousig a yae a-hed an hentou bras, o kavout amañ hag ahont, war roudou ar c'hirri-stlej, eur c'hreunennig. E lec'hiou 'zo ivez, e kave tammouigou bara ; ne zebre nemet eur bruzun bennak, hag e leze ar peurrest gant ar golveni marnaoniek hag a c'halve davetañ. Ne vern pelec'h e oa bet skignet bara evit al laboused, ne zebre nemet eur vruzunenn hag e roe an nemorant.

Da benn diweza ar goañv, dastumet en doa al labous ha roet kement a vruzunennou bara ma vijent bet ken pounner, lakaet a-gevret, hag an dorz m'he doa kerzet Inger warni. D'ar poent ma voe kavet ha roet ar bruzun diweza gantañ, setu ma 'z eas gwenn-holl plu louet al labous. En em astenn a rejont, ledantre.

« Sell, eur santenig o nijal war ar mor », eme ar vugale a welas al labous. Gwech e spluje, gwech e save uhel er sklerijenn. Lugerni ha lugerni a reas, ken n'oa tu ebet mui da lavarout petra oa deut da veza. Darn a gred ez eo nijet rag-eeun betek an heol.

# ISTOR EUR VAMM

Bez' e oa eur vamm azezet e-tal he bugelig. Gla-c'haret-holl e oa, aon ganti na varvje. Disliv oa dremm ar bugel, serr e zaoulagad bihan. Bec'h en doa o tenna e alan, ha meur a wech e vije lavaret e oa o huanadi. Seul vui e selle ar vamm ouz he c'hroua-durig, seul vui e kreske hec'h enkrez.

Unan bennak a skoas ouz an nor. Eun den koz ha paour a zeuas e-barz ar gambr, eur pallenn-marc'h war e dro da lakaat tommder en e izili, rak yen-tre e oa. Er-maez edo an erc'h hag ar skourn war bep tra, hag e oa eun avel but o yudal en-dro d'an ti.

An den koz a grene gant ar riou. Ar bugel a oa manet kousket eur pennadig, hag ar vamm a savas da lakaat eur podadig bier da domma war ar fornigell evit an den. Hemañ a azezas hag a luskellas ar mabig. Ar vamm a gemeras eur gador goz hag en em lakaas en e gichen. Sellout a rae ouz he bugel klañv, en doa muioc'h-mui a vec'h o tenna e alan, hag a oa o fiñval e zournig bihan.

« C'houi ivez », emezi, « a gred d'eoc'h e c'hellin mirout anezañ ? Ne vo ket lamet diouzin gant an Aotrou Doue ? »

Hag ar c'hoziad, — an Ankou e oa, — a blegas e benn en eun doare iskis, evel da lavarout « nann » koulz hag evel da lavarout « eo ». Ar vamm a sellas d'an douar, daerou teo o redek war he dioujod. Poun-ner oa he fenn. N'he doa ket serret eul lagad abaoe tri devez ha teir nozvez. Chom a reas evel kousket,



e-pad eur vunutenn. Met buan e tihunas en eul lamm, o krena gant ar riou.

« Petra c'hoarvez ? » emezi, o sellout a-dro-war-dro, spontet.

Aet oa ar c'hoziad kuit. N'edo ken ar bugelig en e gavell. Kaset oa bet er-maez. E korn ar gambr, edo an horolaj koz o trouzal, he rodou o wigourat. Ar bloumenn a gouezas, « paf ! » ha ne fiñvas mui netra. Chomet a-sav an horolaj.

Ar vamm gaez a redas er-maez eus an ti en eur c'hervel he c'hrouadur.

Er-maez, e-kreiz an erc'h, e oa eur vaouez azezet, gwisket e dilhad hir ha du.

« Bet eo an Ankou ez ti », a lavaras ; « e welet em eus o vont kuit d'ar red, o kas gantañ da vugel. Mont a ra buanoc'h eget an avel, ha morse ne zaskor ar pez en deus laeret ».

« Lavar d'in hepken dre belec'h eo aet », eme ar vamm. « Da aspedi a ran, lavar d'in. Sur e kavin anezañ ».

« Gouzout a ouzon dre belec'h eo tremenet », a respontas ar vaouez e du. Hogen kent kenderc'hel gant da hent, kan d'in ar c'hanaouennou a ganes d'az pugel. O c'harout a ran. Karout a ran da vouez. Me eo an Noz. Meur a wech em eus o c'hlevet, ha gwelet em eus da zaerou tra ma edos o kana ».

« O, o c'hana a rin holl, nemet diwezatoc'h », eme ar vamm. « N'am dalc'h ket bremañ, d'in da dizout an Ankou ha da adkavout va bugel ».

An Noz a chomas dilavar. Hag ar vamm neuze, en eur wea he daouarn, hag en eur ouela dourek, a ganas. Kalz a ganaouennou a ouie. Hogen muioc'h a zaerou eget a gomzou a zeue ganti.

En diwez e lavaras an Noz :

« Kerz dre an tu dehou, a-dreuz d'ar sapreg teñval. Dre eno ez eo tec'het an Ankou gant da vugel ».

D'ar sapreg e tec'has ar vamm. Er c'hreiz e kavas daou hent dirazi. Ha hi nec'het o c'houzout pehini kemer. En he c'hichen oa eur bod-spern, dizeil ha divleuñv : ar goañv oa, skournennou bras a-ispilh ouz ar skourrou.

« Ha gwelet ec'h eus an Ankou ha va bugel ? » a c'houlennas ar vamm outañ.

« Ya », a respontas ar bod ; « hogen ne lavarin ket d'it dre belec'h inf aet. Ober a rafen koulskoude, ma karfes tomma ac'hanoun war da vrennid. Riellet oun. N'oun nemet skourn eus va gwriziou betek va fenn ».

Ha hi ha starda ar bod ouz he c'halon da deuzi ar skourn. Ar spern a sanke en he c'hig. Diwada a rae mantrus. Hogen war ar skourn e kreskas deliou glas ha fresk, e-kreiz an nozvez c'hoañv, kement a wrez a zo e brennid eur vamm c'hlac'haret.

Hag ar bod a lavaras d'ezi dre belec'h mont. En em gavout a reas war ribl eul lenn vras. Ne oa na lestr na bag warni. Ne oa ket skournet kalet a-walc'h d'ar vamm da dremen war he zreid hep sanka en dour. Ha re zoun e oa d'ezi da vale war ar strad. Ret-mat mont war-raok evelato. Ha hi, kollet he skiant ganti, d'en em deurel d'an douar da welout ha gouest e vije da eva holl zour al lenn. Eun dra dreist da c'halloud mab-den e oa, hogen Doue marteze a raje eur burzud eviti.

« Nann, nann », eme al lenn, « ma fell d'it beza skiantek, e c'hellimp en em glevout c'hoaz. D'in-me e plij kaout perlez em goueled, ha kaeroc'h eo da



zaoulagad eget ar perlez kaera. Mar karez gouela ken na gouezint diouz da benn, da zougen a rin betek an ti-gwer bras a zo war an tu all. Eno emañ an Ankou o chom. E vicher eo ober war-dro ar bleuniou hag ar gwez. Pep unan anezo eo buhez eun den ».

« O, petra ne rofen ket da gaout va bugel en-dro ? » eme ar vamm.

Piou en dije kredet e oa c'hoaz barrek da ouela ? Hogen daerou a skuilhas, ken dourek, ken c'houero, ma risklas he daoulagad er-maez eus o zoullou da vont da goueza betek goueled al lenn. Eno e skedent evel diou berlezenn seurt n'eus ket bet gant rouanez ebet biskoaz.

Dibradet e voe ar vamm neuze gant al lenn, evel ma vije bet war eur vrañsigell, ha setu-hi kaset en eun taol war an tu all. Eno oa eun ti burzudus, d'ezañ ouspenn eul leo hed. A-bell n'oad ket evit gouzout pe e oa eur menez gant keviou ha koadeier, pe eun ti savet dre ijin eun den. Hogen ar vamm n'helle gwelout netra. Roet he doa he daoulagad.

« Ha bremañ, penaos e rin-me da anavezout an Ankou ? » emezi a vouez uhel en he dic'hoanag.

« N'emañ ket deut d'ar gêr c'hoaz », a respontas eur wrac'h, a oa o vont-dont en eur deurel pled ouz ar plantennou. « Penaos ec'h eus graet da gavout da hent betek amañ ? Gant piou out bet skoazellet ? »

« Gant an Aotrou Doue », emezi. « Truez en deus bet ouzin. Az pez truez ouzin ivez. Lavar d'in pelec'h e kavin va bugel karet ».

« N'anavezan ket anezañ » eme ar wrac'h, « ha te a zo dall. Amañ ez eus meur a vleunienn, a blantenn hag a wezenn a zo bet o tizeria en noz-mañ. Bremaik e teuio an Ankou d'o zenna er-maez. Rak gouzout a

rez moarvat ez eus da bep den eur wezenn pe eur vleunienn en ti-mañ, hag a zo skeudenn e vuhez, hag a varv gantañ. Diouz o gwelout, e vije lavaret eo ar plantennou-mañ e-giz ar re all, met pa lakaer an dourn warno e santer eur galon o lammat. Gra evel-se. Marteze ez anavezi kalon da vugel. Ha petra a roi d'in ma teskan d'it ar pez a zo d'ober pelloc'h ? »

« N'em eus netra ken da rei », eme ar vamm, « hogen mont a rin da glask d'it betek penn pella ar bed n'eus forz petra a c'hello ober plijadur d'it ».

« N'em eus ezomm netra », eme ar wrac'h, « nemet da vleo hir ha du. Gouzout a rez ez int kaer. Plijout a reont d'in. O eskemma a rin gant va bleo gwenn ».

« Netra nemet an dra-se ? » eme ar vamm ; « dal, a galon vat e roan va bleo d'it ».

Ha lemel a reas he bleo dispar, he doa bet kement a fouge enno pa oa plac'h yaouank, hag en o lec'h e voe roet d'ezi bleo berr ha gwenn-erc'h ar wrac'h.

Houmañ a grogas en he dourn, hag i e-barz an ti-gwer, a oa o kreski ennañ a bep seurt plantennou burzudus. Dindan boullou strink e weled louzaouennou-ar-goukoug ar c'hizidika, e-kichen pivoenou boutin ha stambouc'het. Bez' e oa ivez plantennou-dour, darn leun a seo, darn hanter sec'h, naered divalo oc'h en em wea-diwea en-dro d'o gwriziou. Pelloc'h e save palmez, dervenned, platanenned holl-gaer. War eun dachenn all, a-gostez, e oa perisilh, turkantin ha louzeier-kegin a veur a zoare, o skeudenna talvoudegez ar re a skeudennent o buhez. Bez' e oa ivez brousgwez bras e podou re striz tost da darza, ha bleuniouigou dister e listri porselen, en douar druz, man tro-war-dro d'ezo, prederiet-mat. Kement-se o tiskouez buheziou an holl dud a oa o



veva d'an ampoent war ar bed, eus Bro-Sina betek Groenland.

Ar wrac'h a glaske displega penaos oa kempennet pep tra, met ar vamm ne selaoue ket. Goulenn a reas beza kaset e-tal ar plantennou bihan. Lakaat a rae he dourn warno da verzout lammou o c'halon. Mil ha mil anezo a dastournas evel-se. A-benn an diwez, anavezout a reas kalon he bugel.

« Heñ eo », emezi o steki he dourn ouz eur safronig, a oa o koueza diouz eun tu, gwall zizeriet.

« Arabat d'it kregi ennañ », eme ar wrac'h. « Gortoz an Ankou da zont. Ne zaleo ket pell bremañ. Ha pa zeuio, difenn outañ diframma ar blantennig. Kinnig diframma da-unan an holl blantennou a-dro-war-dro. Aon a grogo ennañ. Ret eo d'ezañ diskleria da Zoue pez a ra. Plantenn ebet ne vez lamet hep E aotre ».

Neuze e c'houezas eun avel-skourn. Ar vamm a zivinas edo an Ankou o tont.

« Penaos out deut betek amañ ? » a c'houlennas an Ankou ; « ha deut buanoc'h egedoun ? Penaos ec'h eus graet ? »

« Eur vamm oun », emezi.

Hag an Ankou a astennas e zourn ivinek etrezek ar safronig.

Hogen ar vamm a oa stardet he daouarn en-dro d'ezañ. Evez bras a lakae da ziwall na vije breset na torret an distera an deliou bihan. Hag an Ankou neuze da c'houeza war daouarn ar vamm. Koueza dinerz a rejont. Yenoc'h oa ar c'houez-se eget yena avel ar goañv.

« N'hellez ober netra a-enep d'in », eme an Ankou.

« Kreñvoc'h egedout eo an Aotrou Doue », emezi.

« Ya, hogen ne ran nemet ar pez a fell d'Ezañ. E liorzour oun. An holl blantennou-mañ, ar gwez, ar brousgwez a gemeran, o flanta a ran e Liorz ar Baradoz, er Vro dianav. Hogen penaos e kreskont, ha petra reont eno, ne gredan ket lavarout d'it ».

« Ro d'in en-dro va bugel », eme ar vamm, en eur ouela hag en eur bedi. A-greiz-holl e krogas gant he daou zourn e diou vleunienn gaer a oa an eil e-kichen eben, hag e c'harmas :

« Diframma a rin da holl vleuniou, rak maro eo va spi ».

« Arabat d'it », eme an Ankou. « Lavarout a rez out gwalleürus, hag e fell d'it e vefe eur vamm all ken gwalleürus all ? »

« Eur vamm all ? » eme ar vaouez kaez, en eur ziskregi diouz ar bleuniou kerkent.

« Kemer en-dro da zaoulagad », eme an Ankou. « O zennet em eus eus al lenn, ken lintrus e oant. N'ouien ket e oant d'it. Kemer-i en-dro ; biskoaz n'int bet lintrusoc'h. Sell e-barz ar puñs doun a zo amañ e-kichen. Lavarout a rin anoiou ar bleuniou a felle d'it diframma. Gwelout a ri o holl vuhez, hag o amzer-da-zont, a vije bet distrujet ganit ».

Ha hi ha sellout e-barz ar puñs. Eur blijadur oa gwelout al levenez a greske en-dro da unan, ar vad a veze graet ganti. Neuze avat e welas buhez eben, ha ne oa nemet glac'har ha paourentez, reuz ha pec'hed.

« Evel-se », eme an Ankou, « e vez graet youl an Aotrou Doue ».

« Pehini eo bleunienn ar gwalleur, ha pehini eo bleunienn an eürusted ? »

« N'oun ket evit lavarout d'it », eme an Ankou.



« Eun dra hepken a c'hellan diskulia d'it : unan eus ar bleuniou-se a oa hini da vugel. Tonkadur da vugel ac'h eus gwelet, amzer-da-zont da vugel ».

Neuze e yudas ar vamm gant ar spont : « Pehini oa va bugel ? Lavar d'in, d'it da savetei an hini reuzeudik, d'it da savetei va bugel diouz ar boan. Kas anezañ ganit kentoc'h, kas anezañ da rouantelez an Aotrou Doue. Ankounac'h va daerou, kement am eus graet ha lavaret ».

« Ne gomprenan ket », eme an Ankou. « Ha fellout a ra d'it kaout da vugel en-dro, pe kas a rin anezañ ne ouzout ket da belec'h ? »

Ar vamm a weas he daouarn, a gouezas d'an daoulin, hag a bedas d'hon Tad : « O, n'am selaou ket ma pedan a-enep Da youl, rak Da youl-Te eo ar gwella. Na selaou ket ; Na selaou ket ! »

Hag e stouas he fenn da ziskouez he sentidigez.

Hag an Ankou a gasas he bugel gantañ d'ar Vro dianav.

# PLAC'HIG VIHAN AR MOR

## AR PALEZ E STRAD AR MOR

Pell, pell, e-kreiz ar mor, an dour a zo sklaer ha glas, ken glas hag ar bleuniou glizin, ken sklaer hag ar gwer ar sklaera. Hogen doun-bras eo ivez, ken doun ma ne c'hellfe eor ebet mont betek ar goueled. Ha ret e vefe lakaat kalz touriou iliz an eil war beg egile evit tizout ar gorre.

Eno emañ bro tud ar mor.

Arabat d'eoc'h kredi n'eus netra e goueled ar mor nemet traez noaz ha gwenn. Ar gwez hag al louzeier ar burzudusa a gresk eno, d'ezo skourrou ha deliou ken plegus ma fiñvont gant distera keflusk an dour. Ar pesked, bihan ha bras, en em sil etre ar skourrou, evel ma ra al laboused en aer. El lec'h douna emañ palez roue ar mor, gant mogeriou koural ha prenestrou uhel goularz treuzwelus. An doenn a zo graet gant kregin a zigor hag a serr hervez red an dour. Ha pep krogen a zo enni eur berlezenn lintrus brao a-walc'h da veza lakaet war gurunenn eur rouanez.

Roue ar mor en doa kollet e wreg abaoe pell amzer. E vamm eo e rene e di. Eur vaouez fur a oa anezi. Hogen ken lorc'hus e oa, ma touge daouzek istrenn stag ouz he lost-pesk, tra na zouge an dud all a renk uhel nemet dek. Madelezus e oa koulskoude, hag eur garantez vras he doa ouz he merc'hed bihan, c'houec'h priñsezig ar mor.



Koant-meurbet e oa priñsezedigou ar mor. Hogen ar yaouanka a oa ar goanta. He c'hroc'hen a oa flour ha lufr evel deliennouigou eur rozenn. Ha glas e oa he daoulagad evel ar mor an douna. Evel he c'hoarezed hag holl he c'herent, n'he doa ket a dreid: eul lost-pesk, ne lavaran ket.

Eus ar mintin betek an noz e c'helle ar priñsezed c'hoari e saliou bras ar palez. Eno e kreske bleuniou beo war ar mogeriou. Pa zigored ar prenestrou goularz melen, e teue ar pesked e-barz, evel ma ra ar gwennilied en hon tiez. Dont a raent davet ar priñsezed, hag e tebrent en o dourn, hag ar priñsezed a rae allazig d'ezo.

Dirak ar palez e weled eul liorz vras, gant bleuniou ruz-tan ha glas-glizin. Ar frouez a lugerne evel an aour, tra ma veze dalc'hmat deliou ha skourrouigou ar gwez o horjella. War an douar e oa traez flour, glas evel soufr o tevi. Eur sklerijenn c'hlas-iskis a oa skuilhet war bep tra. Lavaret e vije bet edod uhel-uhel en oabl kentoc'h eget e strad ar mor. Pa veze sioul an amzer, e weled an heol o para a-dreuz d'an dour e-giz eur vleunienn vras limestra.

Pep hini eus ar priñsezed bihan he doa eur c'hornig el liorz d'ezi hec'h-unan, ma c'helle planta kement tra a gare. Unan he doa graet he zammig liorz e stumm eur morvil, eun all e stumm eur vorwreg. Ar yaouanka, avat, he doa graet he hini kelc'hiek evel an heol, ha n'he doa lakaet e-barz nemet bleuniou ruz-tan. Eur plac'hig souezus e oa, sioulik ha bepred o soñjal. E-pad m'edo he c'hoarezed oc'h en em ficha gant traou burzudus a bep seurt a gavent el listri peñseet, ne felle d'ezi kaout netra ouspenn ar bleuniou liou an heol hag eun delwenn gaer, del-

wenn eur paotr yaouank kenedus, eun delwenn marmor gwenn kouezet er mor a-ziwar bourz eul lestr bennak. Plantet he doa e-kichen an delwenn eun halegenn ruz a oa kresket en eun doare dreist-natur. He skourrou, gwevn ha fresk, a save a-us d'an delwenn, hag a blege betek an traez glas, o teurel warnañ skeudou glas-ruz fiñv-difiñv evel an deliou. Lavaret e vije bet edo atao al lein o c'hoari hag o pokat d'ar gwriziou.

He brasa plijadur a oa klevout komz eus ar bed a-us d'ar mor hag eus an dud. He mamm-goz a ranke displega d'ezi kement tra a ouie diwar-benn ar bagou, ar c'hêriou, an dud hag al loened. Souezet e veze ar plac'hig vihan dreist-holl o klevout e oa war an douar bleuniou c'houez vat, — rak bleuniou ar mor n'o deus c'houez ebet, — ha klevout e oa glas ar c'hoadeier, gant pesked bihan o neui etre ar skourrou hag o kana, ma oa eun drugar selaou. Biskoaz n'he doa gwelet laboused, hag evel-se e tlee he mamm-goz ober pesked anezo.

« Pa vi pemzek vloaz », eme he mamm-goz, « e c'helli pignat betek gorre ar mor, ha neuze azeza war ar reier da skleur al loar, ha sellout ouz ar bagou hag al listri bras o tremen. Neuze e weli ivez koadeier ha kêriou. »

Edo an hena eus ar c'hoarezed o vont war he femzek vloaz. Eur bloaz a oa etre pep unan anezo. En doare-se he doa ar yaouanka pemp bloavez c'hoaz da c'hortoz a-raok gallout pignat d'ar gorre hag anavezout ar bed. Prometet he doa pep c'hoar, avat, konta d'ar re all ar pez he dije gwelet hag ar pez he dije kavet ar brava. Rak morse ne lavare o mamm-goz a-walc'h a draou d'ezo. Nag a draou c'hoaz o dije karet gouzout !



Ar yaouanka an hini eo koulskoude a oa ar muia nec'het, hag hi an hini he doa ar muia da c'hortoz. E-pad an noz e chome alies e-tal ar prenestr, o klask sellout en tu-hont d'ar c'hoummou glas strafuilhet gant lostou hag angellou ar pesked. Gwelout a c'helle al loar hag ar stered, dislivet a-dreuz d'an dour, hogen kalz brasoc'h eget p'o gwelomp gant hon daoulagad-ni. Pa edont kuzet gant eur skeud du, e ouie ar plac'hig vihan e oa eur morvil pe eul lestr o tremen a-ziouti. Nebeut e soñje an dud war al lestr edo neuze eur plac'hig koant dindan ar mor oc'h astenn he divrec'h wenn daveto.

## AR PRIÑSEZED WAR AR MOR

Da zeiz he femzek vloaz e c'hellas eta an hena eus ar c'hoarezed sevel d'ar gorre.

Pa zistroas, kalz traou he doa da zisplega d'ar re all. Ar pez he doa kavet ar brava, a oa chom astennet war an traez e-tal an aod da skleur al loar, ha gwelout eur gêr vras gant gouleier o lugerni evel kant ha kant steredenn, klevout ar sonerez ha trouz an dud hag ar c'hirri, sellout ouz an touriou-iliz ha selaou ar c'hleier. Seul vuioc'h en doa plijet d'ezi kement-se ma ne c'helle ket beva war an douar.

Hag ar c'hoar vihan ha digeri he diouskouarn ! Diwar neuze, pa chome d'an abardaez e-kichen ar prenestr o sellout a-dreuz d'an dour glas, e soñje er gêr-se gant an trouz hag ar gouleier, hag e krede klevout son ar c'hleier o tont betek enni.

Ar bloaz war-lerc'h, an eil c'hoar a voe lezet da sevel d'he zro betek ar gorre ha da vont e-lec'h ma

karje. Pa lakaas he fenn er-maez eus an dour, edo an heol a-stok ouz an dremmwel. D'ezi ne oa netra par d'an daolenn-se : « Evel aour war deuz e oa an oabl a-bez, emezi, hag ar c'houmoul a oa kaer, na c'hellent ket beza kaeroc'h ! » Ar c'houmoul a dremene, ruz ha limestra, a-us d'he fenn. Buanoc'h c'hoaz egeto e tremene eur bagad elerc'h gouez. Karet he dije mont war o lerc'h, hogen an heol a guzas, hag hep dale pell e tec'has liviou ar c'houmoul.

Bloaz goude e voe tro an trede c'hoar. Taeroc'h e oa hounnez. Mont a reas a-hed aber eur stêr ledan. Torgennou glas goloet a wini a welas, kastellou ha mereuriou kelc'hiet a goadeier glas kaer-meurbet. Klevout a reas al laboused o kana. Hag e rankas meur a wech sanka dindan an dour da zistana he dremm losket gant an heol lintrus. En eur pleg-dour e tegouezas gant eur bagad bugale oc'h ebatal hag o kouronka e-tal ribl ar stêr. C'hoant he doe da c'hoari ganto. Hogen tec'hout a rejont, spontet, hag eul loenig du, — eur c'hi e oa, hogen biskoaz n'he doa gwelet chas, — en em lakaas da harzal outi. Ar vorwregig neuze a grogas aon enni, hag e tistroas primha-prim etrezek an dounvor. Biken n'ankounac'haje, avat, ar c'hoadeier kaer, an torgennou glas hag ar vugale goant a ouie neuial, daoust n'o doa lost-pesk ebet.

Ar pevare eus ar c'hoarezed ne oa ket ken taer. Chom a reas pell diouz an aod e-kreiz ar mor, bamet dirak ar gompezennad-dour ec'hon tro-war-dro, hag an oabl heñvel ouz eur voull wer divent. Bagou a welas. Edont ken pell diouti, avat, ma vije bet lavaret morvrini. Delfined a lamme du-mañ duhont, ha



balumed teo a vanne dour dre o fronellou, evel pa flistr an dour en eul liorz.

Hag e teuas tro ar pempvet. Ganet e oa bet hounnez e-pad ar goañv. Evel-se e welas traou n'o doa ket gwelet ar re all. Glas-wenn e oa ar mor. Tro-war-dro, meneziou skourn a save, heñvel ouz perlez teo, nemet kalz brasoc'h eget touriou an ilizou, stummet iskis ha lugernus evel diamant. Edo azezet ar vorwregig war unan eus ar re uhela, dispak he bleo en avel. Goloet e oa an oabl. An holl vagou a oa tec'het ac'hano gant ar spont. D'an abardaez e tarzas eun arne. Tolzennou skourn teo a zibrade war ar mor pennfollet, sklerijennet gant tan al luc'hed. Difiñv e chomas ar vorwregig war ar menez skourn en he c'hoazez, o sellout ouz al luc'hed o roudenna ar mor lintrus.

Ar wech kenta ma savent d'ar gorre e tistroe ar c'hoarezed, sebezet-holl gant pep tra o doa gwelet. Peogwir, avat, e c'hellent goude-se mont di ken alies ha ma karent, war-lerc'h eur pennadig-amzer ne raent mui kalz a van. Mall a veze ganto dont en-dro d'o falez, hag a-benn eur miz e lavarent e oa kalz gwelloc'h e strad ar mor eget war ar gorre.

Sevel a raent hepken a-gevret, dourn-ouz-dourn, eur wech an amzer, d'an abardaez. Moueziou flour o doa, kalz flouroc'h eget moueziou merc'hed an douar. Ha pa zeue eur barrad-amzer bennak e neuient dirak al listri en argoll, en eur gana burzudou ar mor hag en eur c'harmi d'ar vartoloded n'o doa tamm aon ebet da gaout. Hogen ne gomprenent ket yez ar morwragez, hag e kredent ne oa netra nemet trouz an avel. Ha morse ne welent traou burzudus ar goueled. Kerkent ha ma edo peñseet ar vag

e vezent beuzet, ha korfou maro hepken a dize palez roue ar mor.

Pa save ar c'hoarezed dourn-ouz-dourn evel-se, ar c'hoarig vihan, chomet hec'h-unan, a selle outo o pellaat. Gouelet he dije, nemet eur vorwregig n'he deus ket a zaerou. Ne c'houzañv nemet seul vuioc'h a se.

« O ma vefen pemzek vloaz ! » a hirvoude, « me oar e karfen ar bed a-us hag an dud a zo ennañ. »

## AL LESTR KAER

An deiz-se a zeuas en diwez.

« Bremañ out bras », eme he mamm-goz. « Dèus amañ. »

Hag e lakaas war benn ar plac'hig eur gurunenn lili-gwenn. Pep deliennig a oa graet gant eur berlezenn c'hlan trouc'het, ha da ziskouez e oa-hi eur briñsez e voe ret staga eiz istrenn vras ouz he lost-pesk.

« Droug a ra d'in ! » eme an hini vihan.

« Ret eo gouzañv eun dra bennak evit beza koant », a respontas he mamm-goz.

O, na karet he dije lemel an holl ficherez-se, ha teurel pell diouti ar gurunenn bounner ! Bleuniou ruz he liorz o dije graet kalz gwelloc'h. Hogen ne gredas ket kemma.

« Kenavo ! » emezi.

Ha d'an nec'h, ken skañv hag eur glogorenn.

Edo an heol o paouez mont da guz p'en em ziskouezas war ar mor. Ar c'houmoul a lugerne c'hoaz, ruz-roz hag alaouret. Glan ha peoc'hus e lintre



steredenn an abardaez. Kuñv ha fresk e oa an aer. Sioul hag habask e oa ar mor. Tost d'ar vorwregig vihan edo eul lestr bras teir-gwern, ha ne oa disPleget nemet eur ouel anezañ, rak ne oa tamm avel ebet. Kalz martoloded a oa azezet war ar c'herdin hag an deleziou. Sonerien a c'hoarie. Ha tra ma koueze an noz, kant ha kant letern a bep liou a oa lakaet war enaou. Ar plac'hig vihan a neuias betek prenestr ar sal vras. Bep gwech ma oa douget d'an nec'h gant ar c'hoummou e wele e-barz al lestr eun niver bras a dud en o dilhad kaera. Ar c'haera anezo holl a oa eur priñs. Daoulagad bras ha du en doa. An deiz-se a oa deiz e seitek vloaz, hag en abeg da se eo e oa graet ar gouel.

Dañsal a rae ar vartoloded war bourz al lestr. Ha p'en em ziskouezas ar priñs, ouspenn kant fuzeenn a strakas en aer, o teurel sklerijenn tro-war-dro evel ma vije bet an deiz. Ma voe spontet ar vorwregig ha ma sankas dindan an dour. Hogen raktal e savas adarre, ha neuze e kredas edo holl stered an oabl o koueza warni. Biskoaz n'he doa gwelet kemend-all : heoliou bras o troiellat, peskedtan o treuzi an aer, skeudennet en dour kompez ha splann. Al lestr a oa goulaouet ken mat ma c'helled gwelout betek an distera korden warnañ, hag an dud gwelloc'h c'hoaz. O ! na kaer e oa ar priñs yaouank. Mont ha dont a rae, en eur starda o dourn d'ar vartoloded hag en eur c'hoarzin, tra ma save trouz c'houek ar sonerez en noz kaer.

An noz a oa deut evit mat, ha koulskoude ne oa ket ar plac'hig evit tenna he sell diouz al lestr hag ar priñs yaouank karantezus. Nebeut-ha-nebeut e voe mouget al leterniou ha ne strakas ken ar fuzeennou.

Eus doun ar mor, eun hiboud a save. Ar vorwregig a chome war an dour, brañsellet gant ar c'hoummou. Unan-hag-unan e voe displeget ar goueliou, hag e redas al lestr buan-buan.

## AN ARNE

Koumoul du, avat, a c'holoas an oabl. Kreski a reas ar c'hoummou, hag e tarzas luc'hed a-bell. Eur barrad-amzer spontus a oa o tont. Gwella ma c'hellent, ar vartoloded a blege bremañ ar goueliou. Lammat a rae al lestr bras war ar mor e kounnar. Gant an tarziou o sevel evel meneziou, e oa darbet d'ezañ beza lonket bep taol. Hogen diskenn a rae, evel eun alarc'h, betek traoñ an tonnou pennfollet, evit pignat raktal betek al lein. Plijadur vras he doa ar vorwregig. An dud war bourz al lestr, avat, n'o doa ket kement a blijadur. Strakal a rae al lestr a bep tu. Torret e voe ar wern vras evel eur gorzenn. Stoui a reas al lestr neuze, hag an dour a lammas e-barz.

Bremañ e welas ar plac'hig riskl ar vartoloded. Hi zoken a ranke diwall diouz ar plenk distaget diouz al lestr, hag a oa skignet tro-war-dro. Ken du e oa an deñvalijenn ma ne weled netra, nemet pa darze eul luc'hedenn. Neuze e weled pep tra spis-meurbet adarre.

E-kreiz ar strafuilh hag an trouz e klaskas ar priñs yaouank. A-daol-trumm e verzas anezañ o sanka en dour du, e-pad ma 'z ae al lestr d'ar strad. Ar plac'hig a voe laouen-holl da genta, o kredi edo o vont da ziskenn d'he falez. Soñj a zeuas d'ezi buan, avat, ne c'hell ket an dud beva en dour. Maro e vije ar priñs a-raok tizout palez he zad.

Nann, ne dlee ket mervel ! War var beza flastret e neuias ar vorwregig e-mesk ar plenk, ar peñseou, hag e pluias meur a wech, hag en diwez e teuas a-benn da gregi er priñs pa edo o vont da sempla. Ne oa ken gouest da herzel ouz an tonnou. Serret e oa e zaoulagad. Panevet ar vorwregig e vije bet beuzet. Sevel a reas e benn d'ezañ, hag e kemeras anezañ en he divrec'h. Neuze en em lezas da veza luskellet gantañ war ar c'hoummou.

Antronoz beure, echu e oa ar barr-amzer. Eus al lestr ne chome roud ebet. An heol a save ruz ha splann, hag e hañvale lakaat war dioujod ar priñs liou ar vuhez. Hogen serret e oa c'hoaz e zaoulagad. Ar plac'hig a bokas d'e dal hag a flouras e vleo gleb. Kavout a rae d'ezi e oa heñvel ar priñs ouz delwenn marmor he liorzig, hag e pokas d'ezañ adarre, o c'hoantaat e vije c'hoaz beo.

Bremañ e wele an douar bras dirazi, gant meneziou uhel ha glas, goloet a erc'h ar c'hribennou anezo. E traoñ ar meneziou e oa eur c'hoad, ha war wrimenn ar c'hoad eun iliz pe eur manati, diaes e oa lavarout, hogen eun ti e oa. Aouravalenned ha suravalenned e bleun a oa e-barz al liorz, ha palmez bras. Eur pleg-mor bihan a oa eno, sioul ha doun-meurbet, hag ouz troad an tevenn, gwenn ha tano e oa an traez. Betek al lec'h-se e tougas ar priñs kaer, savet e benn, e sklerijenn domm an heol.

Kleier an ti a dintas, hag eur bagad plac'hed yaouank en em ziskouezas el liorz. Neuze, ar vorwregig a bellaas hag en em guzas a-dreñv d'eun nebeut reier uhel, hag a c'holoas he bleo hag hec'h

askre a spoum, evit mirout na vije gwelet he dremm vihan. Ac'hano e sellas mat da c'houzout petra a c'hoarvezje gant ar priñs kaez.

Damc'houde e tremenas eur plac'h yaouank e-biou d'ezañ. Chom a reas krenn a-sav, saouzanet. Hogen buan ez eas da gerc'hat tud all. Plac'hig vihan ar mor a welas ar priñs o tont ennañ e-unan hag o vousc'hoarzin ouz an holl, — an holl, nemeti. Ne ouie ket e oa hi he doa saveteet d'ezañ e vuhez. Glac'haret-bras e voe ar vorwregig. Pa voe bet douget ar priñs e-barz an ti, e sankas dindan an dour evit distrei da balez he zad.

## GLAC'HAR

A-viskoaz e oa bet tavedek ha douget da soñjal. Diwar an deiz-se e voe c'hoaz muioc'h. He c'hoarezed a c'houlennas outi petra he doa gwelet. Hogen ne respontas netra.

Alies, diouz ar mintin ha diouz an abardaez, e tistroe d'al lec'h m'he doa lezet ar priñs. Gwelout a reas frouez al liorz o tarevi, erc'h ar meneziou uhel o teuzi. Ar priñs, avat, ne welas ket. Hag e teue bep gwech en-dro glac'haretoc'h. Frealz ebet n'he deveze nemet o chom azezet en he liorzig o starda etre he divrec'h an delwenn marmor kaer a oa heñvel ouz ar priñs. Ne rae ken a van ouz he bleuniou, a greskas evel bleuniou gouez, hag en em weas o c'horzennou hag o deliou e-mesk skourrou ar gwez, en doare ma oa teñval-teñval dindano.

Kement e c'houzañvas ma lavaras pep tra en diwez da unan eus he c'hoarezed. Mall e voe dioustu gant



houmañ konta ar pez he doa klevet d'ar c'hoarezed all, a gontas dioustu d'eun nebeut morwragez, a gontas dioustu d'o zro d'o mignonezed. En o zouez e oa unan a anaveze ar priñs. Hi ivez he doa gwelet ar gouel war al lestr, hag e ouie a belec'h e teue ar priñs, hag e pelec'h edo e rouantelez.

« Deus, c'hoar vihan », eme ar re all. « Hag i ha sevel a-gevret, dourn-ouz-dourn, betek palez ar priñs kaer. »

Graet e oa ar palez gant mein lintrus. Diri marmor a oa dirazañ, o tiskenn betek ribl ar mor. A-us d'an doenn e save bolzennou alaouret dispar, hag etre ar peuliou a rae tro an ti a-bez, e oa delwennou marmor a vije bet touet e oant beo. Dre ar prenestrou bras e weled saliou kaer, enno goueliou ha pallennou eus ar brava, ha taolennou burzudus skourret ouz ar mogeriou, ma oa eun dudi.

E-kreiz ar sal vras e oa dour o lammat eus eur stivell betek bolz wer al lein, tra ma taole an heol a bep seurt liviou war an dour hag ar plant iskis a greske tro-dro d'ar stivell.

Bremañ ma anaveze al lec'h ma chome ar priñs, e tistroe ar vorwregig alies eno, en abardaez hag en noz. Hini ebet eus he c'hoarezed ne grede tostaat kement ouz an aod. Hi, avat, a heulie ar ganol striz a gase d'ar palez, hag ez ae da azeza dindan eur pondalez-diavaez bras a daole e skeud war an dour, da skleur al loar. Ac'hano e wele ar priñs yaouank, a grede d'ezañ beza e-unan-penn.

Meur a wech, en noz, e welas anezañ o tremen, en e vag kaer gant bannielou, ha sonourien o c'hoari. Astennet e-touez ar raoskl, ar plac'hig a selle outañ a-bell. Ha ma wele unan bennak eus ar vag he skerb

hir o nijal en avel, e krede d'ezañ gwelout eun alarc'h o tibrada.

Alies en noz, pa dremene pesketaerien gant gouleier, e kleve anezo o veuli ar priñs, ha laouen e veze o soñjal he doa saveteet e vuhez. Soñj he doa, penaos he doa e stardet ouz hec'h askre, ha penaos he doa poket d'e dal. Ar priñs, avat, ne ouie netra ; ne c'helle ket soñjal enni zoken.

Bemdez e teue da garout muioc'h an dud. Bemdez e teue da c'hoantaat muioc'h-mui beva en o zouez. Kalz brasoc'h, d'he meno, e oa an douarou eget ar mor. En diabell gweled en em astenne koadeier ha pradeier an dud. Gouest e oa an dud da dreuzi ar moriou en o listri ha da bignat betek krec'h ar meneziou, a-zioc'h ar c'houmoul. Eur bern traou he dije karet gouzout diwar o fenn. Ha pa ne oa ket he c'hoarezed evit respont ar goulennou a rae outo, ec'h en em droas ouz he mamm-goz, a aneveze mat ar bed uhel : evel-se e rae eus ar broiou a zo a-us d'ar mor.

« Daoust hag e vev an dud bepred, ma n'int ket beuzet ? » a c'houlenne ar vorwregig, « pe daoust hag e varvont war an douar, eveldomp e strad ar mor ? »

« Ya », a responte ar vamm-goz, « ret eo d'ezo mervel. Berroc'h eo zoken o buhez eget hon hini. Tri c'hant vloaz e c'hellomp beva. Pa varvomp, avat, ez omp troet en eur bernig eon. N'omp ket lakaet en eur bez. N'hon eus ket a ene divarvel. Echui a ra pep tra evidomp gant ar maro. Heñvel omp ouz eur raosklenn : eur wech trouc'het, ne c'hlazvezo mui biken. An dud o deus eun ene peurbadus, a gendalc'h da veva p'eo maro o c'horf hag aet da ludu. Sevel a ra o ene en aer betek ar stered lugernus. Evel ma



savomp eus strad ar mor da welout bro an dud, e savont d'eul lec'h dianav ha burzudus na welimp biken ».

« Ha perak n'hon eus ket a ene divarvel evelto ? » eme ar vorwregig, enkrezet. « Rei a rafen ar c'hant vedou am eus da veva evit beza eus gouenn an dud, ha pa ne vefe nemet e-pad eun devez, da gaout goude va lod er vuhez peurbadus ».

« Arabat d'it soñjal en traou-se », eme he mamm-goz. « Kalz eürusoc'h omp amañ eget an dud. »

« Hag e rankan mervel eun deiz, ha dont da veza eun eonenn ? Ne glevin mui hiboud an tonnou, ne welin mui ar bleuniou koant hag an heol skedus ? Ha ne c'hellan ober netra da gaout eun ene divarvel ? »

« Nann », eme ar vaouez koz, « nemet dont a rafe eun den d'az karout muioc'h eget e dad hag e vamm. Ma toufe beza leal d'it bepred, ma vefe lakaet e zourn dehou ez hini gant eur beleg, m'az karfe gant e holl galon hag e holl spered, neuze ez afe eun darn eus e ene ez korf hag e vefe roet d'it eun tamm eus eürusted an dud. Hogen ne c'hoarvezo kement-se biken. Da lost-pesk, a gavomp ken brao amañ, a vez kavet divalo gant an dud. Evit beza kaer, war o meno, e ranker kaout diou vaz teo a reont anezo divesker. »

Ar plac'hig vihan a huanadas en eur sellout gant tristidigez ouz he lost-pesk.

« Bezomp laouen », eme he mamm-goz, « lammomp, dañsomp, kemeromp hor plijadur e-pad an tri c'hant vloavez hon eus da veva. Hir a-walc'h eo, e gwirionez. Ha goude e kavimp c'houek an diskuiz : Klev ! eun abadenn-goroll a vo fenoz e Lez ar Roue ! »

Biskoaz ne voe gwelet eur seurt arvest war an douar. Mogeriou ha lein ar sal-goroll a oa graet gant strink teo, ha treuzwelus koulskoude. War an daou du e oa renket eun niver bras a gregin glas ha ruz-roz, o sklerijenna ar sal a-bez hag ar mor tro-dro, en tu all d'ar mogeriou treuzwelus. Pesked e-leiz a weled o teredek, darn limestra, darn all evel aour hag arc'hant. E-kreiz ar sal e oa evel eur stêr gant delfined ha morwragez o tañsal en eur gana, gant moueziou kalz bravoc'h eget moueziou an dud. Hini ebet ne gane gwelloc'h eget ar plac'hig vihan. Ken meulet e voe gant an holl ma tride he c'halon a levenez, o c'houzout ne oa mouez ebet par d'he hini, nag er mor na war an douar. Buan, avat, en em lakae da soñjal er bed a-us. N'oa ket evit ankounac'haat ar priñs kaer, n'oa ket evit ankounac'haat n'he doa ket a ene divarvel eveltañ. Goustad ez eas er-maez, glac'haret, da vont d'azeza en he liorzig. Eno e klevas son eur c'hornboud, hag e soñjas : heñ eo a dremen marteze ; an hini a garan muioc'h eget va c'herent ! an hini a rofen evitañ va buhez ! Petra ne rafen ket evit mont betek ennañ ha gounit eun ene divarvel ! Tra ma chomo va c'hoarezed o c'hoari er palez, mont a rin-me da gaout sorserez ar mor. Aon bras am eus bet bepred razi. Hogen, va skoazella a c'hello marteze ha rei d'in eun ali mat.

## SORSEREZ AR MOR

Ha setu ar vorwregig o vont kuit a-dreuz d'an douriou strafuilhet, war-du al lec'h ma veve ar sorserez. Biskoaz ne oa tremenet dre eno. Eno, bleunienn ebet, geotenn ebet ne greske. Ne oa netra dirazi nemet traez glas-louet, hag e troielle an dour evel rod eur vilin, o lonka pep tra a goueze war strad ar mor. Ret e voe d'ezi treuzi al lec'h spontus-se da zegouezout war dachenn ar sorserez. Ret e voe d'ezi ouspenn ober hent pell amzer war fank tomm-grizias o virvi. Pelloc'h e-kreiz eur c'hoad iskis, e oa ti ar sorserez. Ar gwez hag ar bodou a oa eno a oa hanter blant hag hanter loened, evel naered liespennek o tont er-maez eus an douar. Ar skourrou a oa anezo brec'hiou hir pegus gant bizied gwevn oc'h en em wea en-dro da gement tra a bakent, hep diskregi morse diouz netra. Ar vorwregig a chomas a-sav, saouzanet dirazo. Ken kreñv e lamme he c'halon ma voe dare da vont war he c'hiz. Hogen neuze e soñjas er priñs, en ene divarvel an dud, ha kennerzet e voe. Starda a reas he fennad-bleo hir en-dro d'he fenn, evit mirout ouz ar gwez-loened a gregi ennañ, hag o kroazia he divrec'h war he bruched, e tremenas evel eur saez a-dreuz d'ar skourrou euzus a astenne war-du enni o brec'hiou hag o divrec'h plegus. Pep unan anezo a oa krog e graba-nou en eun dra bennak, eskern gwennet tud peñseet, sturiou, irc'hier pe korfou loened. Hag, euzusat tra ! e welas eur vorwregig vihan a oa bet paket ha mouget ganto.

En diwez e tegouezas en eur palud bras lec'hidek, gant naered-dour o torimellat en eur ziskoueza o c'hofou damvelen disneuz. E-kreiz ar palud e oa eun ti savet gant eskern. Eno e oa ar sorserez. Edo o rei boued d'eun touseg, o lakaat anezañ da zebri en he genou, evel ma reer d'al laboused bihan. Naered-dour divalo a oa o trei war he barlenn. Ar re-se a oa he foñsined, emezi.

« Gouzout a ran mat perak e teuez, » a lavaras o welout ar plac'hig vihan. « Diskiant eo ar pez a c'houlennez. Seveni a rin da c'hoant evelato, rak eun dra fall e vo evidout, va friñsezig koant. Te a fell d'it koll da lost-pesk ha kaout diouhar en e lec'h da gerzout evel an dud, evit ma teuio ar priñs d'az karout, da zimezi ganit ha da rei d'it eun ene divarvel. »

En eur lavarout kement-se e tirollas ar sorserez da c'hoarzin en eun doare ken spontus ma kouezas an touseg hag an naered d'an douar.

« Poent e oa d'it dont, » emezi, « rak warc'hoaz vintin, kerkent ha ma vije bet savet an heol, e vije bet re ziwezat, hag ez pije ranket gortoz eur bloaz. Emaoun o vont da aoza d'it eun dourenn vurzudus, a gasi ganit betek an douar da c'houlou deiz. Mont a ri war an aod a-raok eva. Neuze e verraio da lost-pesk hag e kouezo, ha diouhar a gresko d'it en e lec'h, a vo kavet brao gant an dud. Droug az po, avat, evel ma vefe trouc'het da gorf gant eur c'hleze. Pep unan a lavaro goude ez out ar plac'h koanta en deus gwelet biskoaz. Skañv ha plijus e kerzi. Pep kammed a ri, avat, a raio d'it poan evel ma kerzfes war gontilli. Ma n'ec'h eus ket aon da c'houzañv evel-se, e c'hellan da skoazella. »

« Gouzañv a rin », eme ar vorwregig, he mouez o krena.

Rak soñjal a rae er priñs hag en ene divarvel a oa o vont da c'hounit.

« Bez soñj, avat », a gendalc'has ar sorserez, « ne c'helli biken beza eur vorwregig adarre goude m'az pezo kemeret stumm plac'hed an douar. Biken ne c'helli diskenn en-dro betek strad ar mor da welout palez da dad ha da c'hoarezed. Ma ne zeu ket ar



priñs d'az karout, d'ankounac'haat evidout e dad hag e vamm, da veza d'it a galon hag a ene, ma n'oc'h ket dimezet gant eur beleg ho taou, biken n'ez po eun ene divarvel. Ma teu da zimezi gant eun all, antronoz an eured, d'ar beure, e vo rannet da galon ha ne vi mui netra nemet eun eonennig war ar c'hoummou. »

« Asanti a ran, » eme ar vorwregig, morlivet evel eun den maro.

« Hogen, me a fell d'in ivez kaout va gopr », eme ar sorserez ; « ha n'eo ket nebeut a dra a c'houlennin diganit. Da vouez eo ar brava e rouantelez ar mor, hag e karfes ober ganti da douella da briñs kaer. Ar vouez-se, avat, a ranki rei d'in da gaout an dourenn vurzudus. D'in-me e vo ar pep brava eus kement tra ac'h eus ! Va gwad am eus da skuilha evit ma vo an dourenn ken lemm hag eur c'hleze. »

« Ma kemerer va mouez diganin, petra a chomo d'in ? » eme ar plac'hig vihan.

« Da gorf kenedus, da gerzed plijus ha skañv, da zaoulagad lugernus. Setu aze a-walc'h da douella kalon eur paotr. Alo 'ta ! Aon ac'h eus ? Tenn da deod ma trouc'hin anezañ, hag e roin d'it an dourenn. »

« Grit ! » a lavaras ar vorwregig.

Ar sorserez a lakaas ar gaoter war an tan da boaza an dourenn. Toulla a reas he bruched, o lezel ar gwad da goueza er gaoter a veradou. Bep ma koueze, ar moged a gemere stummou iskis ha spontus. Eur wech an amzer, ar sorserez a lakae eun dra nevez e-barz. Pa stagas ar c'hemmesk da virvi, e vije bet

lavaret eur gurlaz-meur o leñva. Eur wech aozet, ken sklaer hag an dour sklaera oa an dourenn.

« Setu ! » eme ar sorserez.

Hag e trouc'has he zeod d'ar plac'hig vihan, a voe mut diwar neuze, ha na c'hellas mui na komz na kana.

« Ma klask ar gwez kregi ennout pa dreuzi va c'hoad », eme ar sorserez, « n'hec'h eus nemet stlepel d'ezo eun dakennig eus an dourenn, ha bruzunet e vo o brec'hiou hag o bizied dioustu. »

N'he doe ket ezomm. Pa welas ar gwez an dourenn vurzudus e dourn ar plac'hig evel eur steredenn lugernus, ez ejont war-gil, spouronet, hag e c'hellas treuzi buan ar c'hoad, ar palud hag ar poullou-tro.

Gwelout a reas palez he zad. Mouget edo ar gouleier. An holl a oa kousket, hep mar. Ne gredas ket ar vorwregig mont e-barz, bremañ ma oa mut ha m'edo o vont d'o c'huitaat da viken. He c'halon ouspenn a oa dare da darza gant an enkrez. En em sila a reas el liorz, hag e kutuilhas eur vleunienn war bep unan eus liorzouigou he c'hoarezed. Neuze e reas pokou ha pokou a-vil-vern gant he bizied d'ar palez hag e savas a-dreuz d'an douriou glas.

## E LEZ AR PRIÑS

Noz a oa c'hoaz pe welas palez ar priñs, hag ouz sklerijenn al loar e pignas gant an diri marmor bras. Eva a reas an dourenn. He c'horfig paour a voe evel trouc'het gant eur c'hleze. Koueza a reas semplet,



evel maro. Pa zeuas enni, e lugerne an heol hag e sante eur boan griz. Hogen dirazi edo ar priñs yaouank, o sellout outi gant daoulagad tener. He lostpesk a oa aet kuit. En e lec'h he doa divesker, brava divesker a c'hellfe eur plac'h da gaout.

Ar priñs a c'houlennas ganti piou oa, ha petra a rae eno. E-lec'h respont, peogwir e oa mut, e troas davetañ sellou karantezus ha doaniet koulskoude. Ar priñs a grogas en he dourn d'hec'h ambroug betek ar palez. Evel m'he doa lavaret ar sorserez, pep kammed a rae a oa evel m'he dije kerzet war gontilli lemm. Gouzañv a rae, avat, gant levenez, hag ez ae, ambrouget gant ar priñs, ken skañv ha tra, hag heñ estlammet evel an holl gant he c'herzed mistr ha plijus.

Dilhad seiz ha moñselin a voe roet d'ezi. Ha kaer e oa e-touez ar re gaera. Mut, avat, divarrek da gomz ha da gana. Sklavezed yaouank, gwisket gant seiz hag aour, a ganas dirak ar priñs hag e gerent. Unan anezo a ganas gwelloc'h eget ar re all, hag ar priñs a stlakas e zaouarn hag e vousc'hoarzas outi. Enkrezet-holl e voe ar vorwregig. Gouzout a rae he dije kanet kalz c'houekoc'h hec'h-unan, hag e soñjas : « Ma oufe ar priñs em eus roet va mouez da viken evit beza tost d'ezañ ! »

Neuze e tañsas ar sklavezed ouz eur sonerez flour. Ha setu ar vorwregig o sevel he divrec'h gwennkann hag o tañsal evelto, war begou he zreid, a-boan ma stokent ouz an douar. O tañsal evel n'en deus dañset nikun morse. Bep fiñvadenn ma rae ar vorwregig, e skede he c'hened muioc'h-mui dirak an holl, hag he daoulagad a denerae ar c'halonou gwel-

loc'h eget kan ar sklavezed. Sebezet e voe an holl, hag ar priñs a lavaras :

« D'in-me eo, peogwir em eus he c'havet. »

Dañsal ha dañsal a reas, hag hi o c'houzañv koulskoude evel eur verzerez bep tro ma stoke he daoudroadig ouz al leur-vein. Chom a rafe bepred en e gichen, eme ar priñs. Hag aotreet e voe d'ezi kousket war eur blueg voulouz dirak e zor.

Dilhad marc'hegourez a voe graet d'ezi, evit ma c'hellje heulia ar priñs pa 'z ae war varc'h. Gantañ e treuzas ar c'hoadeier frondus. Ar skourrou glas a floure he skoaz, hag e richane an evned e-mesk an deliou. Gant ar priñs e pignas war meneziou uhel. He zreid koant a ziwade. Hogen mont a rae gantañ dalc'hmat hep ober van. Dindano e welent ar c'houmoul o nijal evel bagadou evned o tec'hout etrezek ar broiou pell.

D'an noz, p'edo kousket an holl er palez, e tiskenne gant an diri marmor bras hag ez ae da c'hlebia en dour yen he zreid bloñset ha leskidik. Hag e soñje en he c'herent he doa lezet e strad ar mor.

Eun noz, e welas he c'hoarezed o neuial a-gevret hag o kana, doaniet-bras. Ober a reas sin d'ezo da zont. Anavazet e voe ganto. Hag e lavarjont d'ezi pegen glac'haret oant bet pa voe aet diouto. Diwar neuze e teujont en-dro bep noz. Eur wech zoken e welas pell-pell he mamm-goz, na oa ket savet d'ar gorre abaoe meur a vloaz, hag en he c'hichen edo roue ar mor, eur gurunenn war e benn. Astenn a rejont o daouarn daveti. Hogen ne gredent ket tostaat kement hag he c'hoarezed.

Ar priñs a zeue d'he c'harout muioc'h-mui bemdez.



He c'harout a rae evel ma karer eur bugel c'houek ha karantezus. Ar soñj dimezi ganti, avat, ne dreuze morse e spered. Ha koulskoude, ret e oa d'ezi dont da veza e bried da gaout eun ene divarvel. Ma timezje ar priñs gant unan all, ne vije ar vorwregig, antronoz an eured, nemet eun eonennig war ar mor.

«Ha karout a rit ac'hanoun dreist pep unan ? » setu ar goulenn a lenned e daoulagad ar vorwregig pa lakae ar priñs eur pok war he zal.

« Ya », a responte ar priñs, « da garout a ran dreist pep unan, rak n'eus den ebet ken madelezus ha ken feal ha te. Hag ouspenn, heñvel out ouz eur plac'h yaouank am eus gwelet eun deiz. Moarvat n'he gwelin mui biken. Edon war eul lestr. Peñseet e voe, ha taolet e voen d'an aod gant ar c'hoummou, e-kichen eun ti ma chome plac'hed yaouank. Kavet e voen gant an hini yaouanka. Hi a saveteas va buhez. Diou wech hepken em eus he gwelet. Hi hepken a garin. Te, avat, peogwir ez out heñvel outi, eun eurvad eo ez out degouezet amañ. Chom a ri amañ bepred. »

« Siouaz ! » a soñjas ar vorwregig ; « ne oar ket ez eo me am eus e saveteet, e zouget war an tonnou betek an aod. Ne oar ket ez oun chomet eno, kuzet, da welout ha dont a raje unan d'e skoazella. Gwelet em eus ar plac'h yaouank a gar gwelloc'h egedoun ! »

Hag e reas eun huanad doun.

« Biken avat, n'he gwelo mui », a soñjas adarre. « Ha lavarout ez oun-me amañ en e gichen ! Ma ! me a bledo gantañ, me a garo anezañ, me a roio d'ezañ va buhez. »

## AR PRIÑS O TIMEZI

Eun deiz e voe ano eus dimezi ar priñs gant eur briñsez koant, merc'h da roue ar vro nesa.

« Setu perak », a lavare an dud, « ez eo bet fardet eul lestr kaer evitañ. Mont a ra, war zigarez gwelout ar rouantelez tosta. E gwirionez ez eo da welout ar briñsez. »

Ar vorwregig a heje he fenn en eur c'hoarzin. Gwelloc'h eget den ec'h anaveze kalon ar priñs.

« Ret eo d'in mont », en doa lavaret d'ezi. « Va c'herent a fell d'ezo ma 'z afen da welout ar briñsez kaer. Ne vo ket va fried evelato. Ne c'hellan ket he c'harout. N'eo ket eveldout heñvel ouz ar plac'h a garan. Ma rankfen eun deiz dimezi gant unan bennak, te eo a zibabfen, va bugelig mut ha koant. »

Hag e pokas d'he dioujod ruz, hag e c'hoarias gant he bleo hir, hag e stardas e benn ouz he c'halon. Neuze e soñjas ar vorwregig en eürusted an douar hag en ene divarvel.

« N'ec'h eus ket aon rak ar mor, va bugel kaez ? » a lavaras d'ezi p'en em gavjont war al lestr o c'hase etrezek bro ar briñsez.

Hag e komzas d'ezi eus ar mor, a-wechou sioul hag a-wechou kounnaret, eus ar pesked iskis hag eus ar pez a wel ar bluierien e strad an dour. Hag hi da vousc'hoarzin, rak gwelloc'h eget den ec'h anaveze dounderiou ar mor.

Pa bare al loar, p'edo kousket an holl, ar sturier zoken e-kichen e stur, e chome helmoet ouz aspled al lestr, o sellout ouz an dour splann. Kredi a rae d'ezi gwelout palez he zad, hag he mamm-goz eno, eur gurunenn arc'hant war he fenn, o heulia gant he



sell kein al lestr. Edo he c'hoarezed war ar mor, hag
e sellent outi, en eur wea o divrec'h wenn, glac'haret.
Heja a reas he dourn d'ezo, o vousc'hoarzin, d'ober
d'ezo kompren e oa eürus. Hogen mevel al lestr a
dostaas. Neuze e sankas he c'hoarezed dindan ar
mor, hag e kredas ar mevel n'en doa gwelet netra
nemet eon.

Antronoz beure e tegouezas al lestr en eur porz
kaer, ma chome ar briñsez. Bralla a rae ar c'hleier.
Seni a rae an trompilhou war lein an touriou uhel...
Renket e oa ar soudarded, gant o armou lintrus hag
o bannielou o nijal. Bemdez e voe eur gouel. Ne oa
nemet koroll hag ebatou. Ar briñsez, avat, ne oa
ket eno c'hoaz. Savet e oa bet pell ac'hano, en eun
ti war ribl ar mor, m'he doa desket holl vertuziou
eur rouanez. Dont a reas en diwez. Ar vorwregig a
oa mall ganti gwelout ha ken kenedus e oa hag e lava-
red. Ret e voe d'ezi anzav n'he doa gwelet plac'h
ebet ken koant hag ar briñsez. Gwenn ha tano he
c'hroc'hen, eeunded ha madelez en he daoulagad,
dindan he malvennou hir.

« Te eo ! » eme ar priñs : « te eo ac'h eus va save-
teet p'edon astennet evel maro war an aod ! »

Hag e stardas anezi etre e zivrec'h.

« Re eürus oun », a lavaras d'ar vorwregig ;
« biskoaz n'em boa gortozet hevelep eürusted, Seve-
net eo c'hoant va c'halon. Te a vo laouen, te a gar
ac'hanoun gwelloc'h eget den, o welout pegen eürus
oun. »

Hag ar vorwregig a bokas d'e zourn, mantret. An
deiz war-lerc'h an eured e vije eun eonennig war
ar mor.

Brimbalat a rae ar c'hleier, ha dre ar straedou e

oa flec'h oc'h embann kelou an eured. War an holl aoteriou e oa eoul c'houez-vat o tevi e kleuzeuriou arc'hant. Ar veleien a horelle al listri-ezañs. An dud nevez, dourn-ouz-dourn, a voe roet d'ezo bennoz an eskob. Gwisket en aour hag e seiz, ar vorwregig a zouge lost mantell ar briñsez. Ne gleve ket, avat, ar sonerien. Ne wele ket al lid santel. Soñjal a rae en he noz diweza hag e kement he doa kollet er bed-mañ.

D'an abardaez e pignas an daou bried war al lestr ouz trouz ar c'hanoliou. Nijal a rae ar bannielou en avel hag e-kreiz al lestr e save eun telt bras, kinklet gant moug hag aour, leun a bluegou kaer-dreist, d'an daou bried da gousket warno en noz sioul ha fresk.

An avel a c'houezas er goueliou hag e risklas al lestr goustad war ar mor sklaer.

Da serr-noz, leterniou mil liou a voe lakaet war enaou, hag ar vartoloded a zañsas war ar bourz. Ar vorwregig a zeuas soñj d'ezi eus ar wech kenta ma oa deut war c'horre an dour, p'he doa gwelet eur gouel ken brao. Ken skañv hag eur wennili, e kemeras perz er gouel, ha, meulet gant an holl, e tañsas bravoc'h eget biskoaz. He zreid bihan a voe evel toullet gant kontilli. Eur boan wasoc'h, avat, a oa en he c'halon. An nozvez diweza e oa, a ouie, ma wele an hini he doa kuitaet evitañ he zi hag he zud, roet he mouez vurzudus ha gouzañvet, meur a zevez, hep d'ezañ gouzout netra. An nozvez diweza e oa ma alane an aer. An nozvez diweza ma wele ar mor doun hag an oabl steredek. Eun noz peurbadus, disoñj ha dihuñvre, he doa bremañ da c'hortoz, peogwir n'he doa ene ebet, peogwir ne oa ken evit gounit unan.



## MERC'HED AN AER

Tremen hanternoz e oa, hag e oa c'hoaz ebatou ha laouenidigez dre holl. Hi ivez a c'hoarie hag a zañse, ar maro en he c'halon. Ar priñs a bokas d'e wreg koant, tra ma floure houmañ e vleo du. Ha, dourn-ouz-dourn, ez ejont da ziskuiza e-barz an telt alaouret.

Sioul e oa pep tra adarre. Ne chome nemet ar sturier e-tal ar stur. Ar vorwregig a harpas he divrec'h wenn ouz an aspled hag a sellas etrezek ar Sav-Heol, tu ar goulou-deiz. Gant bannou kenta an heol, a ouie, e varvje. Neuze e welas he c'hoarezed o tont er-maez eus an dour, morlivet evelti. Ne nije ket o bleo hir en avel. Trouc'het oant bet.

« Roet hon eus hor bleo d'ar sorserez evit rei skoazell d'it, evit na varvi ket fenoz. Setu amañ eur gontell he deus roet d'imp. Sell, pegen lemm eo. A-raok tarz-an-deiz, e rankez sanka ar gontell-mañ e kalon ar priñs. Pa strinko e wad tomm war da dreid, e teuint da veza eul lost-pesk. Bez' e vi eur vorwregig adarre, hag e c'helli beva da dri c'hant vloaz a-raok mont d'eun eonennig skañv. Hast afo ! A-raok tarz-an-deiz e ranko mervel unan ac'hanoc'h ho-taou ! Mamm-goz ivez he deus roet he bleo d'ar sorserez d'az savetei. Laz ar priñs ha deus en-dro. Hast afo ! Sell, du-hont ez eus eur skleurig ruz en oabl. Hep dale e savo an heol, ha kollet e vi ! »

Hag e sankas he c'hoarezed dindan ar c'hoummou, o huanadi.

Ar vorwregig a savas gouel ruz an telt hag a welas ar briñsez, kousket, harp he fenn ouz bruched ar priñs. Sellout a reas ouz an oabl, ma tarze an deiz,

ouz ar gontell lemm, hag ouz ar priñs goude. Digeri a rae e vuzellou, hag e hiboude ano e bried. Betek en e huñvre, ne soñje nemet enni. Krena a reas ar gontell e dourn ar vorwregig... hogen... strinka a reas anezi en dour. El lec'h ma kouezas, e teuas ruz an tonnou. Lavaret e vije bet takennou gwad o tont eus ar mor. Skoelfet he daoulagad, sellout a reas ar vorwregig eur wech diweza ouz ar priñs. Neuze ec'h en em daolas er mor, hag e sankas he c'horf o teuzi...

Raktal e savas an heol. E vannou kuñv madelezus a gouezas war an eonenn yen, ha ne santas ket ar vorwregig ar maro. A-us d'ezi e welas an heol splann, ha krouaduriou o nijal, kenedus-dreist, ken treuzvelus ma weled goueliou gwenn al lestr ha koumoul ruz-roz an oabl drezo. Flour e oa o moueziou evel sonerez, ken c'houek ha ken tano, avat, ma ne oa den evit o c'hlevout, en hevelep doare ma ne oa den evit o gwelout. Ken skañv e oant ma nijent en aer, hag i diaskell. Hag ar vorwregig a welas he doa eur c'horf evelto, o sevel evel moged eus an eonenn.

« Da belec'h emaoun o vont ? » a c'houlennas, gant he mouez nevez skiltr ha flour.

« Gant merc'hed an aer », a voe respontet outi. « N'o deus ket merc'hed ar mor a eneou divarvel, ha ne c'hellont kaout unan nemet pa lakaont eun den d'o c'harout. Dre youl eur galloud a ziavaez eo e c'hellont tizout ar vuhez peurbadus. Merc'hed an aer n'o deus ket a ene kennebeut, hogen gounit a c'hellont unan dre o oberou mat. Er broiou tomm, en aer leskidik ha kontammus a laz an dud, e tegasomp freskadurez ha frond ar bleun d'o diboania. P'hon eus graet e-pad tri c'hant vloaz kement a vad



ha m'hon eus gellet ober, e roer d'imp eun ene divarvel, hag e kemeromp hol lod en eürusted perbadus. Te ivez, morwregig kaez, ec'h eus klasket ober kemend-all. Dre da ankeniou, dre da nerzkalon out savet betek bed arc'houereed an aer, ha bremañ, e-pad tri c'hant vloaz, dre ober vad, e c'helli gounit eun ene divarvel. »

Neuze e savas ar vorwregig he divrec'h treuzwelus etrezek an heol, hag evit ar wech kenta, e ouelas.

War al lestr e oa trouz ha keflusk adarre. Gwelout a reas ar priñs hag e bried kaer o klask anezi dre holl, ha neuze o sellout glac'haret ouz ar mor, o kredi moarvat he doa en em daolet en dour. Diwelus, e roas eur pok d'ar bried yaouank, hag o vouslus, e c'hoarzin ouz ar priñs, e savas gant merc'hed an aer war eur goumoulenn a oa en aer o nijal.

« Evel-se eta, a-benn tri c'hant vloaz, ez aimp e-barz rouantelez Doue ! »

« A-raok zoken marteze », eme unan gant eur vouez flour. « Mont a reomp diwelus en tiez ma 'z eus bugale, ha bep gwech ma kavomp eur bugel a ra plijadur d'e gerent hag a zo karantezus en o c'heñver, e vez tennet eun tammig eus hon amzer a binijenn. Ne oar ket ar bugel ez omp o tremen dre greiz ar gambr. Hogen ma teu eur mousc'hoarz war hon diweuz ouz e welout, eur bloaz nebeutoc'h hon eus da c'houzañv. Pa ouelomp, avat, o welout eur bugel fall ha disent, pep unan eus hon daerou a zo eun devez muioc'h a binijenn evidomp. »

*amoet*, sot.
*ardivink*, machine.
*a-rekin*, à rebours.
*kambrelan*, chambellan.
*keij-meij*, pêle-mêle.
*keti-keta*, à l'envi.
*kilhog-Indez*, dindon.
*kokardin*, bardane.
*daouad*, duo.
*fifila*, frétiller.
*floupa*, avaler gloutonnement.
*gwiri ; war wiri*, couvant.
*houpet o flu*, les plumes hérissées.
*yar-Indez*, dinde.
*louzaouenn-ar-goukoug*, jacinthe.
*pizskeja*, disséquer.
*prantad*, période.
*riolenn*, ruisseau.
*ruzvaen*, rubis.
*safron*, safran.
*santenig*, sterne, hirondelle de mer.
*seran*, serin.



# LODENN
# AR
# GELAOUENN

# AR WEZENN FORC'HEK

I

Strollad « Ar Brezoneg er Skol », — hag a ra labour dreist keit ha na glask emellout e traou na sellont ket outañ, evel kemma an doare-skriva, da skouer, — a zo deut a-benn, gant skoazell strolladou all, d'ober da Vodad an Deskadurez e Kambr-Gannaded Paris mouezia a-du gant ar brezoneg.

Amzer a dremeno c'hoaz, moarvat, a-raok ma vo kaset ar mennad da benn. N'eo ket dioustu e welimp hor yez kenteliet en holl skoliou. Ha ret e vo d'imp stourm pell, enebi kalet, ha dreist-holl labourat hep gortoz re all da labourat en hol lec'h, ma fell d'imp tizout ar pal.

Poent eo koulskoude pleustri war gudennou bras a sav dirazomp, hag a rank beza diluziet en a-raok, — diluziet krenn, eur wech evit mat, dizaon ha difazi.

II

Peseurt brezoneg lakaat er skoliou ? E Treger, Leon ha Kerne, arvar ebet : brezoneg unvan. E Gwened, arvar ebet kennebeut : brezoneg Gwened.

Darvoudou ar miziou tremen a zesk d'imp e vefe difur kemer eun hent all.

III

Pa voe klasket, e miz eost 1936, evit an nouspetvet

gwech, ober emgleo an doare-skriva, e ouien mat ne vije biken emgleo ebet, — da vihana, evel ma krede da dud 'zo e vije. Fellout a rae d'in avat gouzout ez resis petra a oa e soñj Gwenediz.

Ar pez a felle d'in gouzout a ouzon bremañ. Diskaret-krenn eo ar spi am eus bet re bell d'o dougen da zegemer an doare-skriva unvan, ha da binvidikaat yez an holl gant geriou ha troiou-lavar o c'hornad. Arabat goulenn ha fellout a ra d'ezo hen ober pe get. N'int ket evit hen ober, setu holl. D'imp da sturia hor bag hep ankounac'haat an dra-se hiviziken.

## IV

Ma vijen bet selaouet, ne vije ket bet goañv-mañ a vodadeg en Oriant. Tonket oa d'ezi c'houita : implij a rae doareou ar politikerez da ziskoulma eur gudenn a yezoniez hag a sevenadurez.

Padal, pa 'z eus mad atao da bennaoui, zoken en traou gwaşa, n'eo ket bet didalvoud. Lakaet he deus anatoc'h c'hoaz dirazoun ar wirionez am eus diskleriet ken alies : da beurunvani eur yez, n'eo ket da genta e tleer kemma an doare-skriva, hogen da ziweza ; pa vez aozet eur benveg, n'eo ket da genta e tleer ober eun adliva d'ezi, hogen da ziweza.

Kelaouenn ebet n'he deus kredet embann betek-hen ar pez a oa bet divizet ober en Oriant. Sebezus e oa : tan ar gengarantez, a gredan, enaouet er Vrezoned dastumet en deiz-se, — Brezoned vat ha skiantek an darn vuia anezo, — a lakaas da deuzi enno pep skiant vat. Kinnigou a bep seurt, — zoken kinnigou graet ganin diagent da glask digeri daoulagad an dalled, — a voe asantet d'ezo an eil war-lerc'h egile, hep damant ouz ar yez wirion, ar yez veo. Savet e voe en eun devez eur C'hastell an Huñvre, hag a yeas da netra pa ziskennas eus ar c'houmoul d'an douar, o lezel ouz e heul, siouaz, kerse ha c'houervoni e-leiz e kalonou leun a youl vat hag a garantez ouz Breiz.

## V

Marteze ivez e oa bet touellet tud ar « brezoneg peurunvanet da bep priz » gant eur c'heal sanket-doun e spered ar C'hallaoued, ha plantet ganto en empenn ar Vrezoned : « d'eur bobl, eur yez skrivet hepken ».

Diboell e vefe nac'h talvoudegez eur yez skrivet peurunvan evit ar vro a-bez. Ken diboell all, avat, beza prest da aberza pep tra d'ar beurunvanidigez ; beza prest, evel tud bodadeg an Oriant, da lakaat buhez ar yez en argoll o freuza labour graet mat gant hor brasa yezourien.

N'eus ket da veza nec'het kement ha ma kreder gant disrann ar brezoneg e diou yez skrivet. Digarez eo bet da Wenediz da sevel eul lennegez. N'eo ket pennoberou bras o deus aozet, a dra sur, ha diouer a ra d'ezo ar rummad skrivagnerien yaouank o deus roet lusk da lennegez ar yez unvan. Ret anzav evelato ez eo lennegez ar gwenedeg eun teñzor a droiou-lavar hag a c'heriou plijus. Eur binvidigez muioc'h da Vreiz. Ha ma kresk c'hoaz niver ha koantiz ar skridou gwenedek, gwell a se.

## VI

Arabat eta klask herzel ouz Gwenediz ma c'houlennont, — ha goulenn a raint, — lakaat deski o rannyez en o skoliou. Mistri int en o rannvro. D'ezo d'ober

o c'heusteurenn evel ma karont. Gwenedeg er skoliou bihan. Ha gwenedeg er skolajou. Aes e vo ouspenn, e Breiz-Izel a-bez, deski d'ar skolidi vrasa kompren ha lenn an diou yez, zoken ma n'eus nemet unan a c'hellont komz ha skriva.

## VII

Deut eo hor yez, dre levezon darvoudou mantrus hon istor, da veza e-giz eur wezenn forc'hek : eur skourr bras diouz eun tu, diouz an tu all unan bihanoc'h. Na glaskomp ket eeuna ar wezenn en eun devez. Bezomp fur : trouc'homp, diskoultromp goustadik. Stankoc'h e tarzo ar frouez da vare an eost.

ROPARZ HEMON.



## KALA-GOAÑV

Va-huñvre,
Eus ar vro-hont ma tarnij labouned 'us d'ar penn,
En em gavout a rez,
Koumoulenn wenn gwaskedet o skedi
'Vel gwelini luskellet war askell ar wall-amzer.
Dilezet o deus — huñvre dieuber —
O c'heviou evit al laeziou goulaouet
Strewet a wazed o hada dre havregou diswalc'het
Gant glao gerzu a builh,
Dizalc'h ha dizehan.

Piou a skoas ken abret all ouz va dor bep beure ?
Dihunet 'oas
Hag evelto e c'harmez — evel eun den dianket
E tourtez dre an deñvalijenn zall.
Du-hont er-maez an avel a zaoulamme pennfollet
Ha war an ti e storloke an doriou :
Dilezet 'm boa me ivez va gwasked madelezus
Evit an tachennadou ledan ha dizudi,
Ne santen mui na c'houez ar bezin hag an holen,
Ha ne gleven mui klemm ar mordrouz war ar bili.

Kerzu ha Nedeleg
Dizehan war hor choug
A stigno goustadik o gwaregou astennet
Evel eur ganevedenn veur a uhela tamm-ha-tamm
Dre ma tiskenn an heol e rizenn an noz.
Miz here aet e-biou a danflammas betek re
Ar moriou sioul ha seder,
Hon daoulagad a loskas gant o luc'h
Hag eur wech adarre hon eus dilezet 'vit eur pred,
Evit galvou marzus, hor goudor kloz.

Huñvre bugel,
Re bell gortozet sur a-walc'h,
N'az poa ket goulaouet c'hoaz kambrig ar c'hoantou,
Te hag a verv bepred larkoc'h ennout
Ar gra d'an emgann, d'ar c'hoari ha d'ar meiz.
Gortozet am boa-me adarre 'vel agent
Hag e oa an deliou o redek dre an hent :
Ne soñje ket d'in e vije aet e-biou,
Ha setu me morzet ha mantret ha sebezet :
Ar goañv, — e feiz.

miz du 1936



# NOTENNOU

## MARO AN AOTROU REGNIER

D'an 18 a viz gouere e varvas e Roazon an Aotrou Eujen Regnier.

Anavezet-mat oa e ano dre Vreiz. A drugarez d'ezañ eo e voe savet ar C'helc'hiou Keltiek, a zo deut da veza niverus a-walc'h en deiz-mañ.

Chom a reas pell amzer e Paris, hag e oa deut e di eno da veza gwir herberc'hti ar Vrezoned. Ober goueliou breizat, aoza rummadou kenteliou da zeski brezoneg ha yezou keltiek all, setu ar pez a blije d'ezañ ober dreist-holl. Hag e roe d'an oberou-se e holl amzer.

Eur gelaouenn en doa savet nevez 'zo, « *Ar Walenn Geltiek* », da unvani labour ar C'helc'hiou.

D'an Itron Regnier, he deus kement skoazellet he fried, e kinnigomp doujus hor gourc'hemennou a gengañv.

## ISTOR BREIZ E SKEUDENNOU

Eur menoz mat-tre eo bet hini an Ao. E. Boisecq, lakaat istor Breiz e taolennou war eur bajenn baper hepken, moulet e doare Epinal.

Ar skeudennou, savet gant H. Kaouissin, a zo ar seurt end-eeun a blij d'ar vugale. Ar skrid brezonek lakaet dindan pep skeudenn a zo aes da gompren. Ret e vije bet marteze diwall diouz faziou bihan, a nebeut a bouez, evit gwir.

Bremañ, piou a yelo da skigna ar follennou-mañ dre ar maeziou ? Piou a yelo d'o rei er skoliou ? Skignerien ha profourien, hastit afo skriva da :

An Ao. E. Boisecq, 68, Avenue Malakoff, Alger (Kont-red 219-20 Alger). Priz ar c'hant eo 35 lur. Priz ar follennou gwerzet dre hiniennou eo 0.40.

## BODADEG « AR BREZONEG ER SKOL »

D'al lun 26 a viz gouere e voe graet eur vodadeg e Perroz gant strollad « *Ar Brezoneg er Skol* ».

Komzet e voe eus labour dispar ar strollad da c'hounit d'ar brezoneg skoazell ar c'huzuliou-kêr, ar c'hevredigeziou a Vreiz, ar bolitikerien, ha da heul gouarnamant Paris.

Neuze avat e voe meneget adarre sorc'henn vrein an doare-skriva. Ha setu karr nevez « *Ar Brezoneg er Skol* » sac'het er fankigell goz. Dont a raio tud yaouank ar strollad-se, abred pe ziwezat, da gompren furnez « *Gwalarn* » e-keñver ar gudenn-se. Ma vije bet talvoudus ober ar pez a c'houlennont, n'hor bije ket gortozet o ali d'hen ober.

## « BREZONEG ER SKOLIOU »

Breuriez ar Brezoneg er Skoliou a zo bet o rei priziou adarre e kantoniou Keraez, Ar C'hastell-Neve ha Pleiben.

War-dro 1.100 bugel o deus labouret war ar brezoneg er bloaz-mañ. 770 anezo a oa deut d'ar skol da dremen an arnodenn.

An holl vugale a veze rannet etre tri rummad. Re vihan an trede rummad n'o doa nemet eur pennadig da lenn. Re ar rummad kenta avat a ranke gouzout



lenn, respont ervat diwar-benn istor Breiz, gouzout konta buan dre wenneien, realiou, luriou ha skoedou, hag ouspenn sevel eun displegadenn dre skrid.

55 a vugale a zo aet ganto an « *Testeni Studi* ». En tu-hont da 200 levr-priz a zo bet roet.

Setu aze eun oberenn hag a dalv beza skoazellet.

## EURED

Hor gwella hetou a eürusted a ginnigomp da zaou Vrezon gredus, Suzanna Dassibat ha Gabriel Jaffres, a zo bet dimezet e Paris d'ar 15 a viz gouere.

## KENDALC'HIOU HA KELAOUENNOU

Karout a rafemp komz ez hir diwar-benn kendalc'hiou an hañv, hini « *Unvaniez Arvor* » e miz gouere e Roazon, hini ar « *Bleun-Brug* » e dibenn miz eost e Plougastell. Hogen ne chom ket a lec'h d'hen ober en niverenn-mañ.

Dre ziouer a lec'h ivez ne gomzomp ket eus ar c'helaouennou, « *Sav* », « *Ar Falz* », « *Studi hag Ober* », hag all.

Spi hon eus e c'hellimp hen ober diwezatoc'h.

## AR C'HENDALC'H KELTIEK

Ar c'hendalc'h keltiek a zo bet dalc'het e Din-Edin, kêrbenn Bro-Skos, hevlene.

Daou Vreizad, an Ao. P. Diverres hag an Ao. R. Tassel, a gomzas en ano Breiz.

En eun niverenn all e tisplegimp hiroc'h doareou ar c'hendalc'h-se.

## BREZONEG AR VUGALE

Trugarez d'ar re o deus kaset profou : An Ao. P. Le Roux : 100 lur. — An Ao. Fred Moyse : 17 lur 55. — An Ao. P. Denis : 6 lur. — Dizano, Roazon : 10 lur. — An Ao. R. Jestin : 50 lur. — Dizano, Douarnenez : 50 lur. — Dizano, S.Brieg : 100 lur. — Dizano : 1.000 lur. — en holl : 1.333 lur 55.

Levriou kaset :

Da skol gristen ar merc'hed, Brelez : 230 luriad. — d'an Ao. L. Stephan, skol gristen ar baotred, Keraez : 97 luriad 50. — d'an Ao. E. Jezekel, skol gristen ar baotred, Goudilin : 57 luriad 50. — en holl : 385 luriad.

Chom a ra er c'hef : 1.262 lur 80.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest Ar Merour : Y. Drezen

